# GWALARN

93

EOST

1936

## GEREINT HAG ENID

TROET DIWAR AR C'HEMBRAEG GANT

ABEOZEN

Notenn. — Gereint hag Enid a zo unan eus an tri marvailh renket gant an Ao. Nutt dindan an talbenn « *Arzur Bleuniennar Varc'hegiez* ». Peurliesa, avat, ne reer anezo nemet an ano eeun tre a « Romantou ». *Owen ha Lunet, Gereint mab Erbin, Peredur* a zo an tri skrid eus ar Mabinogion o deus roet ar muia da gredi, da lenneien a zo, e levezon Bro C'hall war lennegez Kembre ar Grennamzer. Kar-nes eo, e gwirionez, « *Le Chevalier au Lion* », gant Crestien de Troyes, da « *Owen ha Lunet* » evel m'eo « *Erec et Enide* », gant an hevelep barz, da « *Gereint vab Erbin* ». Aes a-walc'h eo keñveria an droidigez-mañ ouz hini « *Erec et Enide* » aozet e galleg bremañ e ti an aotrou de Boccard, Paris : *Erec et Enide, roman d'aventure du XII[e] siècle, traduit par Mme A. Lot-Borodine.*

Diaes avat eo gouzout ha gallet o deus skrivagner pe skrivagnerien an oberennou kembreat anaout oberennou ar barz gall. Betek ma vo lakaet kement-se anat ez eo furoc'h kendere'hel da gredi, gant an Ao. J. Loth, o deus graet o mad an daou rumm skrivagnerien eus eun hevelep skrid mammenn, saoz-ha-norman moarvat.

Savet em eus an droidigez-mañ diwar ar skrid kembraek-krenn dastumet e Levr Ruz Hergest, embannet gant J. Rhys ha Gwenogvryn Evans e Rhydychen, 1887. Kosoc'h eo yez ar skrid moulet el Levr Gwenn, hogen diglok eo : ugent pajenn bennak eus an derou a vank ennañ.

Va mad am eus graet, evel boaz, eus troidigez gallek an Ao. Loth.

ABEOZEN.

# GEREINT hag ENID

Sed amañ penaos e tispleger istor Gereint mab Erbin :

## LEZ ARZUR E KAERLEON.

Ar pleg a gemeras Arzur da zerc'hel lez e Kaerleon-war-Wesk. Hen ober a eure seiz Pask ha pemp Nedeleg diouz renk. Eur wech zoken e talc'has lez eno d'ar Sul Gwenn. Rak al lec'h aesa eus e zouarou oa hennez da zont betek ennañ dre vor ha dre zouar. En em voda a reas eno en-dro d'ezañ seiz brenin kurunennek, a oa gwizien d'ezañ, hag a-gevret ganto konted ha baroned. Kouvidi d'ezañ e veze ar re-se da bep gouel penna nemet diaesteriou bras a ve o herzel outo da zont. Pa veze Arzur e Kaerleon o terc'hel lez, trizek iliz a vired evit an oferennou. Sede penaos e vezent miret : eun iliz da Arzur, d'e dierned ha d'e gouvidi. An eil da Wenevar ha d'he dimezelled. An trede a veze da verour al lez ha d'an azgoulennerien. Ar pedervet da Odiar ar Frank ha d'an ofisourien all. An nao iliz all a veze d'an nao fenn-tiegez, ha da Walc'hmei da genta, dre m'oa heñ, diwar dreistelez brud, kadarnded ha noblañs, e penn an nao fenn-tiegez. Ne dae e-barz unan eus an ilizou-se mui eget hon eus lavaret uheloc'h. Gleouloued Gavaelveur oa penn-

porzier Arzur. Ne rae avat war dro e garg nemet da goulz pep unan eus an tri gouel brasa; nemet seiz den a oa o servija dindanañ ha ranna a raent etrezo ar bloavez: da lavarout eo Grinn..., Penn-pigon, Laesgenim, Gougevoulc'h, Gourznei-Lagad-Kaz a wele en noz koulz hag en deiz, Drem mab Dremhidid ha Klust mab Klustveinid. Gedourien edont da Arzur.

## AR C'HARO GWENN.

D'ar meurz goude ar Sul Gwenn, evel m'oa an impalaer azezet en e evadeg, sede ma teuas tre eur paotr yaouank duard bras, eur sae hag eur gorre-sae seiz karrezennet en-dro d'ezañ, eur c'hleze dour-nell aour en e gerc'henn hag eur re votou izel ler Kordova en e dreid. Dont a eure dirak Arzur :

— D'az yec'hed, Aotrou, emezañ.

— Doue a roio mad d'it, eme Arzur. Donemat d'it en e ano. Ha kelou a-nevez a zo ganit ?

— Hag ez eus, Aotrou, emezañ.

— N'az anavezan ket, eme Arzur.

— Eur souez eo d'in n'am anavezfes ket. Fores-tour oun d'it e koad Dena: Madog mab Tourgadarn eo va ano-me.

— Lavar da gelou, eme Arzur.

— Larin, Aotrou, emezañ. Eur c'haro a welis er c'hoad evel ne welis e bar biskoaz.

— Pe zoare a zo d'ezañ, eme Arzur, pa ne wel-jout biskoaz e bar ?

— Gwenn-kann eo, Aotrou, ha ne gerz a-gevret gant aneval all ebet, ken lorc'hus ha balc'h eo gant



e rouelez. Da c'houlenn ali diganit, Aotrou, oun deut: pehini eo da soñj diwar e benn ?

— Gwella am eus d'ober, eme Arzur, eo mont d'hen hemolc'hi warc'hoaz e yaouankiz an deiz ha rei kemenn fenoz e pep lojeiz.

Kemennet e voe da Refueris, a oa penn-hemolc'her Arzur; da Elivri a oa mestr-floc'h ha da bep unan all ouspenn. Sede pez a voe o menoz. Kas a reas Arzur ar paotr en e raok. Ha neuze Gwenevar ha lavarout outañ:

— Aotrou, emezi, hag aotre a roi d'in-me war-c'hoaz da vont da welout ha da selaou hemolc'hi ar c'haro m'en deus komzet ar mevel anezañ ?

— Hag e roan ez laouen, eme Arzur.

— Mont a rin eta, emezi.

Ha sede ma lavaras Gwalc'hmei ouz Arzur:

— Aotrou, emezañ, daoust ha ne gavfes ket reiz grataat da neb a zeuio ar c'haro d'ezañ en hemolc'h trouc'ha e benn dioutañ hag e rei pe d'e garantez d'ezañ e-unan pe da garantez e geneil, pe varc'heg pe droadeg e ve an hini a zeuio ar c'haro d'ezañ ?

— Grataan ez laouen, eme Arzur, ha bezet tamal-let d'ar merour mar ne vez prest pep unan warc'hoaz da vont da hemolc'hi.

Tremen a rejont an noz e-kreiz kanadeg, c'hoa-riadeg, divizadeg ha meuziou o gwalc'h. Pa voe ar poent gant pep unan anezo mont da gousket ez ejont.

## AN HEMOLC'H EN HENT.

Pa zeuas an deiz antronoz, dihun a rejont. Gervel

a eure Arzur ar flec'h a ziwalle e wele, da lavarout eo pevar floc'h. Sed amañ pere oant : Kaderieiz mab Porzier Gandoue, Amren mab Bedouer, Amhar mab Arzur ha Goreu mab Kustennin. Hag ar wazed-se ha dont davet Arzur, e saludi hag e wiska. Souezi a reas Arzur n'oa ket dihunet Gwenevar na troet distroet zoken en he gwele. Fellout a rae d'ar wazed he dihuni.

— N'he dihunit ket, eme Arzur, peogwir eo gwell ganti kousket eget dont da sellout ouz an hemolc'h.

Ha neuze Arzur ha mont war e raok, hag e kleve daou gorn-boud o seni, unan e-kichen lojeiz ar penn-hemolc'her hag egile e-kichen lojeiz ar mestr-floc'h. An holl vagadou tud a zeuas davet Arzur hag a skoas war-du ar c'hoad.

Goude aet Arzur er-maez eus al lez e tihunas Gwenevar. Gervel a eure he mitizien hag en em wiska.

— A verc'hed, emezi, bet em eus aotre dec'h da vont da arvesti ouz an hemolc'h. Aet unan ac'hanoc'h d'ar marchosi ha deuet gant a vo a virc'hed ma tere ouz gwragez marc'hekaat warno.

Hag unan anezo ha mont, ha ne voe kavet er marchosi nemet daou varc'h. Gwenevar hag unan eus ar plac'hed a savas war ar mirc'hed. Mont a rejont d'an tu all d'ar Wesk ha heulia roudou ar wazed hag ar c'hezeg.

## AR C'HORR DIZEVEN.

Evel m'edont o vont evel-se, sede ma klevjont eun trouz bras herrus. Hag i ha sellout a-dreñv o c'hein ha merzout eur marc'heg war eur jao-hemolc'h



yaouank ramzel e vent ha warnañ eur paotr yaouank duard, e ziouhar noaz, d'ezañ doare eur prins, eur c'hleze dournell aour ouz e gorn-klun, sae ha gorre-sae seiz en-dro d'ezañ. Eur re votou izel ler Kordova oa en e dreid hag eur vantell limestra glas war c'horre e zilhad, gant eun aval aour ouz pep korn anezi. Kerzout sounn-lorc'hus, difrae, berr ha start a rae ar marc'h. Keja a reas ar paotr yaouank gant Gwenevar ha saludi.

— Doue a roio mad d'it, Gereint, emezi. Da anavezet am eus dioustu ma welis ac'hanout. Donemat d'it en ano Doue. Ha perak n'out ket aet a-gevret gant da Aotrou da hemolc'hi ?

— Pa n'am eus ket gouezet peur eo loc'het, emezañ.

— Me ivez a zo bet souezet, emezi, en dije gallet mont hep gouzout d'in.

— Ya, Itron, emezañ, kousket a raen ken n'am eus gouezet peur eo aet.

— Gwella hini a garan, emezi, kaout darempred outañ er rouantelez eo te eus ar baotred yaouank. E c'hallfe beza e ve an hemolc'h ken diverrus d'imp-ni ha d'ezo o-unan. Rak ni a glevo ar c'herniel pa ganor hag ar c'hon p'o lezor da vont ha pa stagint da c'hervel.

Dont a rejont betek lez ar c'hoad hag eno chom a-sav.

— Ni a glevo ac'halen, emezi, pa vo lezet ar c'hon da vont.

Sede neuze ma klevjont eun trouz, hag i ha sellout war-du an trouz ha gwelout eur c'horr o varc'hekaat eur jao uhel-teo, fronellou ledan, dizoac'het, kadarnkalonek. E dourn ar c'horr ez oa eur skourjez. Hag

e-keñver ar c'horr e welent eur wreg, war eur marc'h damwenn, peurvat, d'ezañ eur c'herzed kompezlorc'hus. Dilhad seiz alaouret oa en-dro d'ezi. En he c'hichen e teue eur marc'heg war eur pez jao-emgann, maget puilh. Eun harnez pounner ha lufrus oa en-dro d'ezañ ha d'e varc'h. Diarvar oa d'ezo n'o doa morse gwelet na gour na marc'h nag armou ken reiz kenventet hag ar re-se. Kerzout a raent o-zri stok ouz stok.

— Gereint, eme Wenevar, hag anaout a rez-te ar marc'heg bras-hont ?

— Ne ran ket, emezañ. Ne lez ket an harnez bras, doare estren-se, gwelout nag e benn nag e zremm.

— Kae, plac'h yaouank, eme Wenevar, ha goulenn digant ar c'horr piou eo ar marc'heg.

Mont a reas ar plac'h etrezek ar c'horr. Sede ma c'hortozas hemañ anezi p'he gwelas o tont davetañ. Hag e c'houlennas-hi digant ar c'horr :

— Piou ar marc'heg ? emezi.

— Ne larin ket d'it, emezañ.

— Pa 'z out ken dizoare, emezi, ha chom hep larout d'in, me a c'houlenno outañ e-unan.

— Ne ri ket, dre va feiz, emezañ.

— Perak ? emezi.

— Dre ne dout ket eus eur renk den a zerefe outañ prezeg ouz aotrounez.

Sede ma reas neuze ar plac'h yaouank trei penn d'he marc'h etrezek ar marc'heg, hag ar c'horr ha darc'haoui kerkent gant ar skourjez oa en e zourn a-dreuz he dremm hag he daoulagad ken na strinkas ar gwad. Ma teuas ar plac'h yaouank diwar taol ar gloaz war-gil betek Gwenevar.

— Vil-kenañ, eme C'hereint, a eure ar c'horr d'ezi.



Mont a ran, emezañ, da c'houzout piou ar marc'heg.

— Kae, eme Wenevar.

Ha Gereint ha mont betek ar c'horr.

— Piou ar marc'heg-hont ? eme C'hereint.

— Ne larin ket d'it, eme ar c'horr.

— Hag e c'houlennin ouz ar marc'heg e-unan, eme C'hereint.

— Ne c'houlenni ket, dre va feiz, eme ar c'horr. Ne dout ket a renk da gaout diviz ouz va aotrou-me.

— Diviz am eus bet, eme C'hereint, gant gour ken uhel ha da aotrou-te.

Hag heñ ha trei penn e varc'h war-du ar marc'heg. Sede a reas neuze ar c'horr : skei betek ennañ ha darc'haoui outañ evel m'en doa graet ouz ar plac'h yaouank ken na livas ar gwad ar vantell a oa en-dro da C'hereint. Ma lakaas Gereint e zourn war e gleze nemet e teuas en e soñj n'oa ket eun taol droukrañs dioutañ laza ar c'horr, eun taol aes avat d'ar marc'heg dont a-benn anezañ hep armou evel m'oa. Dont a reas en-dro betek Gwenevar.

— Fur ha poellek ec'h eus graet, emezi.

— Itron, emezañ, gant da aotre, mont a rin warlerc'h ar marc'heg. Dont a raio en diwez en eul lec'h annezet, ma kavin eno armou pe war brest pe war c'houestl, hag e c'hellin klask an tu d'ar marc'heg.

— Kae, emezi, ha na da ket da gaout krogad outañ ken na gavi armou mat. Chalet e vin war da zivout ken na 'm bo kelou ac'hanout.

— Mar bezan beo, emezañ, a-benn warc'hoaz da noz, ez po kelou ac'hanoun mar deuan kuit.

Hag e kemeras penn e hent.

An hent a rejont a skoe izeloc'h eget lez Kaerleon. Dre roudouz ar Wesk e teujont tre, hag a-dreuz eur gompezenn douar brao, dizolo, uhel, e kerzjont betek dont d'eur gêr-glos. E penn ar gêr e weled eur voger hag eur c'hastell. D'ar c'hreñvlec'h-se e teujont, ha dre ma teue ar marc'heg dre gêr e save tud pep ti d'e saludi ha d'e zemata.

Pa zeuas Gereint e kêr, e sellas ouz pep ti da glask anaout unan bennak eus ar re a wele ha n'anavezas nikun na nikun anezañ da gaout donezon eus armou pe war brest pe war c'houestl. Pep ti a wele leun a wazed, armou ha mirc'hed, a dud o lufra skoedou, o lintra klezeier, o walc'hi harneziou, o houarna mirc'hed. Ar marc'heg hag ar varc'hegourez gant ar c'horr a gerzas d'ar c'hastell oa e kêr. Laouen e voe outo pep unan eus ar c'hastell. Ouz ar c'hranellou, war-dreuz an doriou, e pep lec'h ez en em stardent d'o demata ha beza laouen outo. Chom a reas Gereint en e sav da sellout ha pell e vefent er c'hastell ha pa voe asur e vanent eno, e sellas en-dro d'ezañ hag e spurmantas eur pennad eus kêr eul lez koz o koueza en he foull hag enni eur sal toull-didoull, ha dre ma n'anaveze den eus kêr anezañ e teuas betek enni.

Eur wech deuet e-barz, ne wele netra ouspenn eur gambr hag eur pont maen marmor o tont eus ar gambr. Gwelout a rae war ar pont eur gour gwenn-louet en e goazez ha koz dilhad teuc'h en-dro d'ezañ. Sede ma sellas Gereint hir ha start outañ, ma lavaras d'ezañ ar gour gwenn-louet :

— A baotr yaouank, emezañ, pe soñj eo da hinite ?



— Prederiet oun, emezañ, dre n'ouzon pelec'h ez in fenoz.

— Daoust ha dont a ri tre amañ, aotrou ? emezañ. Gwella ma vo gallet rei d'it az pezo.

Mont a reas tre, hag ar gour gwenn-louet o kerzout en e raok d'ar sal. Diskenn a eure enni ha lezel eno e varc'h da vont etrezek ar gambr gant an den gwenn-louet. Hag e welas er gambr eur vaouez koz en he c'hoazez war eun dorchenn gant dilhad seiz teuc'h en-dro d'ezi. Pa vije bet-hi en he yaouankiz flamm, hañval oa da C'hereint n'en dije gwelet gwreg kenedusoc'h egeti. En he c'hichen oa eur plac'h yaouank, en-dro d'ezi eur c'hrez hag eur vantell kozik a-walc'h hag o vont da druilhou. Diarvar oa d'ezañ n'en doa morse gwelet plac'h yaouank disioc'h enni dremm, neuz ha kened.

Hag ar gour gwenn-louet ha lavarout ouz ar plac'h-yaouank :

— N'eus mevel da varc'h ar paotr-yaouank-mañ fenoz nemedout-te.

— Gwella servij a c'hallin-me ober, emezi, a rin d'ezañ ha d'e varc'h.

Hag ar plac'h yaouank ha diharneza ar paotr yaouank ha da c'houde rei d'ar marc'h e walc'h a golo hag a ed, ha dont d'ar sal adarre ha kerzout d'ar gambr war he c'hiz. Hag e lavaras neuze an den gwenn-louet d'ar plac'h yaouank :

— Kae e kêr, emezañ, da brena gwella a c'helli a voued hag a zied dare da zont amañ ganto.

— Hag e rin ez laouen, Aotrou, emezi.

Ar plac'h yaouank a yeas e kêr hag ar re all ha staga da zivizout tra ma voe ar plac'h yaouank kuit. Sede ma teuas ar plac'h yaouank, ganti eur mevel,

war e gein eur pod leun a vezeglen prenet hag eur palevarz a ejen yaouank. Etre daouarn ar plac'h yaouank ez oa eur jelkenn a vara gwenn hag eun all vlotoc'h dindan he mantell. Dont a reas d'ar gambr.

— N'em eus ket gallet, emezi, kaout gwelloc'h eget an dra-mañ, ha n'em bije ket bet termen evit ouspenn.

— Mat a-walc'h, eme C'hereint.

Lakaat a rejont ar c'hig da virvi, ha pa voe dare pred ez ejont ouz taol ha netra ken. Gereint a azezas etre ar gour gwenn-louet hag e wreg, hag ar plac'h yaouank a reas war o zro. Debri hag eva a rejont ha goude echu da zebri, e stagas Gereint da gaozeal gant ar gour gwenn-louet. Goulenn a eure outañ hag heñ eo a biaouas kenta al lez m'edo enni.

— Me eo, ez wir, emezañ, a savas anezi hag a biaouas ar gêr hag ar c'hastell ac'h eus gwelet.

— Siouaz ! Aotrou, eme C'hereint, perak ec'h euste kollet kement-se ?

— Kollet am eus, emezañ, eur gontelez vras war eun dro gant se ha sed amañ perak : Eur niz mab d'am breur am boa, hag e zouarou a gemeris gant va re. Pa zeuas nerz d'ezañ e c'houlennas e zanvez en-dro. Derc'hel a ris e beadra dioutañ, ma reas brezel ouzin ha gounit warnoun kement a oa em dalc'h.

— A zenjentil, eme C'hereint, ha lavarout a ri d'in peseurt degemer a voe hini ar marc'heg a zeuas e kêr bremaik, gant ar varc'hegourez hag ar c'horr, ha perak emañ an darbar am eus-me gwelet da gempenn armou ?

— Larin, emezañ. Eun darbar eo a-benn ar c'hoari a zo warc'hoaz gant ar c'hont yaouank, da lavarout



eo, lakaet e vo er prad-hont diou forc'h ha war an diou forc'h eur wialenn arc'hant ; warni e lakaor eur sparfell hag eur stourmadeg a vo war e zivout. An engroez ac'h eus gwelet e kêr a dud hag a virc'hed hag a armou a zeu d'ar stourmadeg. Ha gant pep gour e teuio ar wreg a garo ar muia, ha ne gavo c'hoari er stourmadeg ar gour ne vo ket gantañ e vuia karet. Ar marc'heg ac'h eus gwelet, daou vloaz en deus gounezet ar sparfell, ha mar da gantañ an trede bloaz, pep bloaz da c'houde e vezo kaset d'ezañ hep na zeufe e-unan amañ diwar neuze.

— Denjentil, eme C'hereint, pe ali eo da hini diwar-benn ar marc'heg hag an dismegañs am boe digant e gorr hag he doe ivez dimezell Gwenevar, gwreg Arzur ?

Ha displega doare an dismegañs a eure Gereint d'ar gour gwenn-louet.

— Ne deo ket aes d'in rei ali d'it, peogwir n'eus na gwreg na plac'h d'it d'en em ziskleria he difennour. Mar dez da c'hoari outañ, an armou, a zo bet d'in, ar re-se az pezo, ha va marc'h mar bez gwell ganit eget da hini-te da-unan.

— A zenjentil, emezañ, Doue hen talvezo d'it. Mat a-walc'h eo d'in va marc'h va-unan, ma 'z oun boas outañ, ha da armou-te. Daoust hag aotren a ri d'in, denjentil, beza difennour ar verc'h-hont a zo da hini, da goulz an deiz warc'hoaz ? Mar deuan en-dro eus ar stourmadeg, va fealded ha va c'harantez a vo d'ar plac'h yaouank keit ha ma vin beo. Mar ne zeuan ket en-dro, ken direbech e vezo-hi hag aziagent.

— Me, eme ar gour gwenn-louet, a raio se ez laouen. Peogwir eo hennez ar soñj a lakaez ez penn,

ret eo d'it pa vo an deiz warc'hoaz, e ve prest da varc'h ha da armou. Rak neuze e raio marc'heg ar sparfell eun embann, da lavarout eo aotren ar wreg a gar ar muia da gemer ar sparfell, peogwir outi eo e tere ar gwella. « Bet ec'h eus bet anezi, emezañ, hevlene ha daou vloaz da heul. Mar bez nep piou bennak d'he nac'h ouzit hizio a-bouez kadarnded, me he miro d'it ». Setu perak, eme ar gour gwenn-louet, emañ ret d'it beza eno pa vo deiz. Ha ni hon-tri a vezo a-gevret ganit.

Sede war betra e lakajont o soñj hag er poent noz-se ez ejont da gousket.

Pa voe deiz ez oant o-fevar en o sav war al leurenn. Hag eno ez oa ivez marc'heg ar sparfell o rei an embann hag o c'houlenn ouz e vuia-karet kerc'hat ar sparfell.

— Na da ket d'he c'herc'hat, eme C'hereint. Amañ ez eus eur plac'h a zo bravoc'h, gwelloc'h, haeloc'h egedout ha dellezekoc'h evidout eo eus ar sparfell.

— Mar deo te a' laka eo d'ezi ar sparfell, deus war-raok d'en em ganna ouzin.

Dont a eure Gereint a-raok betek penn ar park leton, harnezet, heñ hag e varc'h, gant armou pounner, merglet, didalvez, a neuz estren. En em argadi a rejont ha terri eun hordennad goafiou, hag eun eil, hag eun trede, ha kement-se bep eil tro. O zerri a raent dre m'o douged d'ezo. Pa wele ar c'hont hag e dud ar gounid gant marc'heg ar sparfell, youc'h, levenez hag estlamm a veze gantañ hag e dud, ha tristaat a rae eus o zu ar gour gwenn-louet, e wreg hag e verc'h. Pourchas a rae ar gour gwenn-louet goafiou da C'hereint dre ma torre hag ar c'horr



a rae kemend-all da varc'heg ar sparfell. Ha sede ar gour gwenn-louet ha dont betek Gereint :

— A brins, emezañ, sed amañ d'it ar goaf a oa em dourn en deiz ma voen urziet marc'heg, ha daoust da se n'e dorris ket betek hizio ; eur penn mat-tre a zo outañ, peogwir ne bad ket eur goaf ganit.

Ha Gereint ha kemer ar goaf ha trugarezi ar gour gwenn-louet. Hag ar c'horr ha dont ivez, eur goaf gantañ davet e aotrou.

— Sed amañ d'it eun all ha n'eo ket gwasoc'h, eme ar c'horr. Ha degas da goun d'it ne deo chomet marc'heg ebet en e sav ganit keit hag emañ hemañ o chom.

— Drezoun-me ha Doue, eme C'hereint, nemet an ankoù trumm am c'haso gantañ, ne droio ket gwell an traou gant da aotrou diwar da skor-te.

A-bell dioutañ, kas a reas Gereint e varc'h war-raok, hag argadi egile en eur rei kemenn d'ezañ ha skei outañ eun taol start ha kriz, garo ha taer e-kreiz e skoed, ken na faoutas ar skoed ha ma freuzas an harnez en hent an taol, ma torras ar senklennou ha ma 'z eas ar marc'heg gant e zibr dreist talier e varc'h d'an traoñ. Ha ken souden all, Gereint ha diskenn, broueza, dic'houina e gleze, hag argadi egile gant tiz ha kas. Ar marc'heg eus e du oa savet, ha di-c'houinet en doa e gleze a-enep Gereint. War droad e stourmjont gant ar c'hleze ken na voe armou pep unan anezo roudennet ha koaget gant egile, ha ma teue ar c'houezenn hag ar gwad da zalla o daoulagad d'ezo. Pa veze ar gounid gant Gereint, e laouenae ar gour gwenn-louet, e wreg hag e verc'h, ha pa c'houneze ar marc'heg, e laouenae ar c'hont hag e

dud. Pa welas ar gour gwenn-louet en doa resevet Gereint eur gwall daol garo, e nesaas outañ:

— A brins, emezañ, bez soñj eus an dismegañs ac'h eus gouzañvet digant ar c'horr. Daoust ha n'eo ket evit kaout digoll anezañ ez oun deut amañ? Kouna ivez dismegañs Gwenevar, gwreg Arzur.

Dont a eure komzou ar gour betek Gereint. Gervel a reas davetañ e holl nerz, sevel e gleze ha darc'haoui eun taol gant ar marc'heg e-kreiz e benn ma torras holl harnez ar penn ha trouc'ha kroc'hen ha kig, ha gloaza askourn ar glopenn. Ar marc'heg a gouezas d'an daoulin, hag heñ ha stlepel e gleze eus e zourn ha goulenn truez ouz Gereint.

— Re ziwezat, emezañ, am lezas va fals lorc'h ha va balc'hder da c'houlenn truez ouzit. Mar n'em bez eur pennad d'en em glevout gant Doue en abeg d'am pec'hedou ha da gomz ouz ar veleien, ne vin ket gwell gant da druez.

— Me a roio truez d'it, eme C'hereint, en divizmañ ; mont betek Gwenevar, gwreg Arzur, da rei d'ezi digoll evit dismegañs an dimezell gant da gorr. D'in-me eo a-walc'h ar pez am eus graet d'it evit am eus bet a zismegañs diganit ha da gorr. Ne ziskenni nemet pa vi aet ac'halen betek Gwenevar da rei digoll d'ezi en doare ma varnor e lez Arzur.

— Hag e rin kement-se ez laouen. Ha piou out-te? emezañ.

— Me 'zo Gereint mab Erbin. Lavar te ivez piou out.

— Me 'zo Edern mab Nuz.

Ha neuze e voe savet war e varc'h hag ez eas en e raok betek lez Arzur gant e vuia-karet dirazañ hag ar c'horr, ha doan vras enno. Amañ e tibenn an danevell anezo.



EN ENOR AN TREC'HOUR.

Hag ar c'hont yaouank gant e dud ha dont betek al lec'h m'edo Gereint, hag e saludi hag e bedi da zont ganto d'ar c'hastell.

— Ne rin ket, eme C'hereint. D'al lec'h oun bet neizeur ez in henoz.

— Peogwir ne fell ket d'it beza pedet, degemer a ri kement a c'hellin kas d'it d'al lec'h m'oas-te neizeur. Prienti a rin d'it eur gibelladenn ma c'helli kas kuit da skuizder ha da ziviadur.

— Doue d'az paeo, eme C'hereint. Evidoun-me, mont a ran d'am lojeiz.

Hag e loc'has Gereint hag ar c'hont Enioul hag e wreg hag e verc'h. Pa zeujont d'ar gambr, mevelien deut eus al lez d'o servija a oa o kempenn an ti penn-da-benn, hag ouz e bourvezi a blouz hag a dan. A-benn berr amzer e voe prest ar gibell hag ez eas Gereint enni, ha gwalc'het e voe d'ezañ e benn. Dizale e teuas ar c'hont, heñ daou-ugentvet, gant marc'heien urziet, hag e wizien d'ezañ e-unan ha kouvidi ar stourmadeg. Gereint a zeuas er-maez eus ar gibell hag ar c'hont e bedas da vont d'ar sal da zebri.

— Pelec'h emañ ar c'hont Enioul, emezañ, hag e wreg hag e verc'h ?

— Emaint er gambr-hont, eme den a gambr ar c'hont, o wiska en-dro d'ezo ar gwiskamantou a lakaas ar c'hont dougen d'ezo.

— Na wisket ar plac'h yaouank, emezañ, nemet he c'hrez hag he mantell ken na zeuio da lez Arzur da wiska en-dro d'ezi kement gwiskamant a venno Gwenevar.

Ha n'en em wiskas ket ar plac'h yaouank.

Ha neuze pep unan anezo ha dont d'ar sal. En em walc'hi a rejont ha dont d'azeza ouz taol. Ha sed amañ penaos ez ejont da azeza. Diouz eun tu da C'hereint ez azezas ar c'hont yaouank ha da c'houde ar c'hont Enioul, ha diouz an tu all ez oa ar plac'h yaouank hag he mamm, ha da c'houde pep unan evel ma teree ouz e stad. Debri a rejont, ha kaout servij puilh ha lies taol-meuziou. Diviz a voe etrezo da c'houde, ha sede ma pedas ar c'hont yaouank Gereint a-benn antronoz.

— Ne vennan ket, drezoun-me ha Doue, eme C'hereint. Da lez Arzur ez in-me warc'hoaz, hag a-walc'h eo d'in, keit ha ma vo ar c'hont Enioul e paourentez ha dienez. Ha da glask d'ezañ danvez beva ouspenn ez in da genta.

— A brins, eme ar c'hont yaouank, ne deo ket em c'hiriegez-me m'emañ Enioul hep danvez.

— Dre va feiz, eme C'hereint, ne vano ket hep danvez, nemet an ankou trumm am c'hasfe gantañ.

— A brins, eme egile, a-zivout an tabut a zo bet etrezoun hag Enioul, me a raio diouz da ali-te ez laouen, dre ma 'z out digenlod er reiza an afer etrezomp.

— Ne c'houlennan-me, eme C'hereint, rei d'ezañ nemet pez 'zo dleet d'ezañ hag e zic'haoui abaoe m'en deus kollet e beadra betek hizio.

— Hag e rin ez laouen, abalamour d'it, emezañ.

— Mat, eme C'hereint, kement hini a zo amañ, ma tlefe d'ezañ beza gwaz da Enioul, ra anavezo war an taol e aotrouniez.

Hag e reas an holl wizien kement-se. Ha war an emgleo-se e vanjod. E gastell, e gêr hag e zanvez a voe daskoret da Enioul ha kement en doa kollet, betek ar braoig distera, a-benn neuze, en devoe. Ha neuze Enioul ha lavarout ouz Gereint :

— A brins, emezañ, ar plac'h yaouank ma 'z out bet he difennour er stourmadeg, prest eo d'ober da volontez ha setu-hi ez kerz.

— Ne fell d'in, emezañ, nemet eun dra : ma ve ar plac'h yaouank evel m'emañ betek ma teuio da lez Arzur. Arzur ha Gwenevar eo a vennan kaout diganto ar plac'h yaouank.

Hag antronoz e loc'hjont war-du lez Arzur. Tro Gereint a zibenn amañ.

## HEMOLC'H AR C'HARO GWENN.

Sed amañ bremañ penaos e hemolc'has Arzur ar c'haro. E bagadou hemolc'h e voe rannet e dud hag ar c'hon, hag e voe distrapennet ar c'hon ouz ar c'haro. An diweza a voe laosket warnañ oa ki-moumoun Arzur, Kavall e ano. Dilezel a eure hemañ an holl gon ha lakaat ar c'haro da gemma e hent. War an eil pleg e teuas ar c'haro da vagad Arzur. Keja a reas hemañ gantañ ha ken na voe gloazet gant nikun e trouc'has Arzur e benn dioutañ, ma voe lakaet ar c'herniel-boud da seni maro ar c'haro. En em voda a rejont neuze holl a-gevret hag e teuas Kaderieiz davet Arzur da lavarout d'ezañ :

— Aotrou, emezañ, emañ Gwenevar ahont hep nemet eur vatez ganti.

— Lar da C'hildas, mab Kao, eme Arzur, ha da holl gloer al lez kerzout gant Gwenevar war-du al lez.

Hag e rejont kement-se. Ha pep unan ha staga gant e hent, ha kregi da ziviz a-zivout da biou e rofed penn

ar c'haro : unan o fellout d'ezañ e ve roet d'e vuiakaret hag eun all d'e hini, ma trenkas an tabut etre tud ar c'hoskor hag ar varc'heien ken na zeujont d'al lez. Kerkent ha m'o doe kelou Arzur ha Gwenevar eus an tabut a-zivout ar penn, e lavaras Gwenevar ouz Arzur :

— Aotrou, emezi, sed amañ va meno a-zivout ar c'haro : n'hen rofed ken na zeuio Gereint mab Erbin diouz ar gefridi m'emañ ganti.

Ha dezrevell ouz Arzur abeg kefridi Gereint a reas Gwenevar.

— Hag e vo graet ez laouen, eme Arzur.

Ha war ar mennad-se e vanjod.

## DISTRO EDERN MAB NUZ.

Antronoz e lakaas Gwenevar gedourien war ar mogeriou a-benn donedigez Gereint. Goude kreisteiz e weljont eun tort a zen bihan war varc'h, ha war e lerc'h eur vaouez pe eur plac'h yaouank, a gredent, war varc'h ivez, hag ouz he heul d'ezi eur marc'heg bras, izel e benn, trist e neuz, gant armou frailhet, gwall aozet, en-dro d'ezañ. Kent d'ezo erruout betek e-kichen an nor, e teuas unan eus ar c'hedourien betek Gwenevar, ha lavarout d'ezi peseurt tud a welent ha peseurt doare d'ezo.

— N'ouzon piou int, emezañ.

— Me 'oar, eme Wenevar. Sed amañ ar marc'heg ma 'z eas Gereint war e lerc'h. Hañval eo d'in ne deo ket a c'hrad vat emañ o tont. Gereint en deus e dizet ha talvezet d'ezañ da nebeuta dismegañs ar plac'h yaouank.



Ha neuze sed ar porzier o tont davet Gwenevar :

— Itron, emezañ, setu dirak an nor eur marc'heg ma ne welas den biskoaz doare ken truezus sellout outañ hag e hini. Armou frailhet gwall aozet a zo en-dro d'ezañ, gant liou e wad warno kentoc'h eget o liou o-unan.

— Ha gouzout a rez piou eo ? emezi.

— Gouzon, emezañ. Edern mab Nuz eo, war a lavar. N'hen anavezan ket avat.

Ha Gwenevar ha dont d'an nor en e arbenn. Hag heñ ha dont tre. Doanius e ve bet da Wenevar gwelout an doare oa warnañ, pa n'en dije dalc'het gantañ ar c'horr ken digourtez e zoare. Hag Edern ha saludi Gwenevar.

— Doue a roio mad d'it, emezi.

— Da saludi a ran, emezañ, a-berz Gereint, gwella ha kadarna gwaz a zo.

— Ha keja en deus graet ganit ? emezi.

— Graet en deus, emezañ, ha ne deo ket em mad. N'eo ket en e giriegez avat e voe, nemet em hini, itron. Salud d'it a-berz Gereint. E-ser gant da saludi, va rediet en deus da zont betek amañ da ober da volontez a-zivout dismegañs da blac'h yaouank gant va c'horr. Evitañ, pardonet eo gantañ e zismegañs en abeg d'ar pez a eure d'in, dre ma seblante d'ezañ ez oan war goll va buhez. Da heul eur stokadenn start ha kadarn, gourel, brezeliek, en deus va c'haset amañ da rei digoll d'it, itron.

— A c'hour, emezi, pelec'h e kejas-heñ ganit ?

— En eul lec'h m'edomp o stourm hag o striva diwar-benn ar sparfell, er gêr a anver hizio Kerdiz. N'edo a-gevret gantañ a dud nemet tri den paour a-walc'h, stuziet-fall o doare : da lavarout eo eur gour

gwenn-louet koz a-walc'h, eur wreg war an oad hag eur plac'h yaouank kenedus-tre, gant koz dilhad teuc'h en-dro d'ezo holl. Diwar anzav e kare ar plac'h yaouank e kemeras Gereint perz er stourmadeg a-zivout ar sparfell. Hag e lavaras e telleze gwell ar plac'h yaouank ar sparfell eget ar plac'h yaouank-mañ a oa ganin-me. Ha neuze en em ganna a rejomp, hag er stad ma 'm gwelez-te, itron, en deus va lezet.

— A c'hour, emezi, pe bred e hañval d'it e teuio Gereint amañ ?

— Warc'hoaz, itron, e kred d'in e teuio-heñ gant ar plac'h yaouank.

Ha sede neuze ma teuas Arzur davetañ, ha saludi Arzur a reas. Hag Arzur ha sellout eur pennad outañ, ma voe strafuilhet ouz e welout er stad-se. Dre ma krede d'ezañ e anaout e c'houlennas outañ :

— Hag Edern mab Nuz out-te ?

— Me eo, Aotrou, emezañ, nemet taget oun bet gant eur boan divent ha gloaziou dic'houzañvus.

Hag e tisplegas e wall-dro penn-da-benn da Arzur.

— Ma ! eme Arzur, reiz e vo da Wenevar beza trugarezus ez keñver, hervez a glevan.

— An drugarez a venni-te, Aotrou, emezi, am bezo outañ, dre m'eo ken bras mez d'it ar vez a gouez warnoun ha warnout da-unan.

— Sed amañ a zo ar reisa diwar-benn se, eme Arzur : lakaat louzaoui an den ken na ouezor ha chom a raio beo. Mar bev, roet-heñ digoll evel ma varno brasa uhelidi al lez. Kemer kred a-zivout se. Mar deu da vervel, re e vezo maro eun den kenkoulz hag Edern en eskemm dismegañs eur plac'h yaouank.

— Da eo ganin kement-se, eme Wenevar.

Hag ez eas neuze Arzur da gred evitañ, ha Karadog mab Lir, ha Gwallog mab Lennog hag Owen mab Nuz ha Gwalc'hmei ha kalz re all ouspenn. Arzur a reas gervel war e dro Morgan Tut : mestr ar vezeged oa-heñ.

— Kemer ganit Edern mab Nuz, ha laka aoza eur gambr evitañ. Gra louzaoui anezañ kenkoulz hag e rafes d'in mar befen gloazet. Na lez den ebet da vont tre en e gambr d'e ziaeza, nemedout hag eus da zis-kibled ar re hen louzaouo.

— Hag e rin se ez laouen, Aotrou, eme Vorgan Tut.

Hag ar merour ha lavarout neuze :

— Pelec'h emañ reiz, Aotrou, kas ar plac'h yaouank ?

— Davet Gwenevar hag he flac'hed, emezañ.

Hag ar merour hec'h erbedas d'ezo. O danevell be-tek amañ.

## DISTRO GEREINT.

Antronoz e teuas Gereint etrezek al lez. Gedourien oa war ar mogeriou a-berz Gwenevar rak aon na zeufe Gereint a-daol-trumm. Hag eur gedour ha dont d'al lec'h m'edo Gwenevar :

— Itron, emezañ, war a gred d'in, e welan Gereint hag ar plac'h yaouank a-gevret gantañ. War varc'h emañ, eun dilhad beaj en-dro d'ezañ. Ar plac'h yaouank avat, damwenn he gwelan, gant eun dra bennak evel eur vantell lien en-dro d'ezi.

— En em gempennit holl, merc'hed, ha deuit en arbenn da C'hereint d'e zemata ha d'ober degemer mat d'ezañ.

Ha Gwenevar ha mont da ziambroug Gereint hag ar plac'h yaouank. Pa zeuas Gereint d'al lec'h m'edo Gwenevar, e saludas anezi.

— Doue a roio mad d'it, emezi, ha donemat d'it. Eun dro frouezus, chañsus, kaset buan da vat, klodus, ec'h eus graet. Doue a dalvezo d'it, emezi, endevout degaset eun dic'haou d'in ken kalonek hag ec'h eus graet.

— Itron, emezañ, va c'hoant oa kavout dic'haou d'it diouz da youl. Sed amañ ar plac'h yaouank m'out bet dinammet en abeg d'ezi.

— Ma ! eme Wenevar, bennoz Doue d'ezi, ne deo ket fall beza laouen outi.

Dont a rejont tre. Gereint a ziskennas ha mont betek al lec'h m'edo Arzur d'e saludi.

— Doue a roio mad d'it, eme Arzur, ha bennoz Doue d'it. Daoust m'en deus bet Edern mab Nuz diganit poan ha gloaziou, eun dro vat ac'h eus graet.

— Ne deo ket d'in ar gaou, eme C'hereint, hogen da valc'hder Edern e-unan, ne felle ket d'ezañ kaout d'ober ganin. N'oun ket aet dioutañ ken na oufen piou oa pe na zeufe an eil a-benn eus egile.

## DIMEZI GEREINT HAG ENID.

— A c'hour, eme Arzur, pelec'h emañ ar plac'h yaouank ma'm eus klevet ez out he difennour ?

— Emañ aet gant Gwenevar d'he c'hambr.

Hag Arzur ha mont neuze da welout ar plac'h yaouank. Laouen e voe outi Arzur hag e geneiled ha pep unan eus al lez. Splann oa evit kement hini anezo, o lakaat e ve bet danvez d'ar plac'h yaouank



diouz he c'hened, n'o doa biskoaz gwelet unan goantoc'h egeti. Roer e voe Arzur eus ar plac'h yaouank da C'hereint. Hag an ere a raed en amzer-se etre daou zen a voe graet etre Gereint hag ar plac'h yaouank. He dilenn a reas Enid e-touez dilhadou Gwenevar hag an neb a wele ar plac'h yaouank gant ar gwiskamant-se a gave d'ezi eun doare sart ha peurvrao.

An deiz hag an noz-se a voe tremenet ganto e kreiz sonadeg dibaouez, meuziou ha diedou paot ha c'hoariou diniver. Pa voe pred d'ezo mont da gousket ez ejont. Er gambr m'edo gwele Gwenevar hag Arzur e voe fichet eur gwele da C'hereint hag Enid, hag en nozvez-se evit ar wech kenta e kouskjont a-gevret.

Antronoz e tic'hoantas Arzur ar c'houlennerien, en ano Gereint, gant donezonou uhelbriz. Dont a reas ar plac'h nevez da voaza ouz al lez hag e tedennas daveti keneiled, ken gwazed, ken merc'hed, ma ne voe plac'h en enez Preden ma komzed muioc'h anezi. Sede Gwenevar neuze ha lavarout :

— Reiz em boa soñjet, emezi, a-zivout penn ar c'haro : chom hep hen rei da zen ken na zeufe Gereint. Sed amañ al lec'h gwella da rei ar penn : da Enid merc'h Enioul, brudeta plac'h nevez a ve. Ne gred ket d'in e ve nac'het outi gant den. Rak etrezi ha n'eus forz piou n'eus nemet karantez ha keneiliez. Kanmeulet e voe kement-se gant pep unan ha gant Arzur ivez. Ha rei a rejod penn ar c'haro da Enid. Diwar neuze e kreskas muioc'h-mui he brud hag e teuas he c'heneiled da veza niverusoc'h c'hoaz eget kent. Staga a eure Gereint adal neuze da garout stourmadegou ha kejadennou kalet, hag ar gounid a zeue gantañ war bep unan. Eur bloavez, eun eil hag

eun trede e voe evel-se, ken na deas e vrud war nij dre ar rouantelez a-bez.

## KANNADED ERBIN.

Eun dro ez oa Arzur o terc'hel e lez e Kaerleon-war-Wesk, d'ar Sul Gwenn. Sed o tont davetañ kannaded fur ha poellek, leun a zeskadurez ha lemm o frezeg ; hag i hag e saludi.

— Doue a roio mad d'eoc'h, eme Arzur, ha bennoz Doue d'eoc'h. A beban e teuit c'houi ?

— Dont a reomp, emezo, eus Kerne. Kannaded omp a-berz Erbin mab Kustennin, da eontr-te. Hag evidout eo hor c'hannadouriez. Da saludi a ra Erbin evel ma tere eun eontr saludi e niz hag evel ma tle eur gwaz saludi e aotrou. Kemenn a ra d'it ez a war bounneraat, war wanaat hag e teu war an oad. Hag e amezeien, diwar c'houzout kement-se, oc'h aloubi war e harzou hag o troukc'hoantaat e dir hag e zanvez. Goulenn a ra diganit lezel da zont en-dro davetañ e vab Gereint da ziwall e beadra, da anaout harzou e zouar, ha displega d'ezañ ez eo gwell evitañ tremen bleuñv e yaouankiz hag e nerz o virout e harzou e-unan eget e stourmadegou difrouez, daoust pegement a vrud e kavfe enno.

— Ma ! eme Arzur, it d'en em ziharneza ha kemerit ho pred ha kasit diwarnoc'h ho skuizder. A-barz mont en-dro ho pezo respont. Hag ez ejont ouz taol. Hag Arzur neuze ha soñjal n'oa ket aes d'ezañ lezel Gereint da vont dioutañ ha diouz an hevelep lez gantañ, hogen n'oa ket aesoc'h kennebeut na dereat mirout ouz e genderv da vont da ziwall e harzou, pa n'helle e dad hen ober. N'oa ket disteroc'h chal hag hiraez Gwenevar hag an holl verc'hed, rak aon na dafe ar wreg yaouank diouto. An deiz hag an noz-se a voe tremenet e puilhentez pep tra, hag e tisplegas Arzur da C'hereint abeg ar gannadouriez ha donedigez kannaded a Gerne davetañ eno.

— Ma ! eme C'hereint, ne vern petra 'zeuio, pe a c'hounid pe a goll d'in, Aotrou, da heul an dramañ, da venoz-te eo a rin a-zivout ar gannadouriez-se.

— Sed amañ ac'h eus d'ober diwar-benn kement se, eme Arzur. Daoust ma kavan diaes da welout o vont diouzin, kae da anneza ez tanvez ha da ziwall da harzou. Kemer da ambrougerien d'it an niver a venni hag ar re a garez ar muia eus va zud feal, hag eus ar re az kar eus da genvarc'heien.

— Doue d'az paeo, eme C'hereint, ober a rin kement-se.

— Pe drechalerez, eme Wenevar, a glevan-me ganeoc'h ? Hag a-zivout an ambrougerien eo evit Gereint etrezek e vro ?

— Ya, eme Arzur.

— Ret eo d'in eta, emezi, soñjal e pourchas hag ambroug an itron a zo a-gevret ganin.

— Reiz a ri, eme Arzur.

Hag ez ejont da gousket en noz-se. Antronoz e voe kaset ar gannaded en-dro ha lavaret d'ezo ez afe Gereint war o heul.

## GEREINT O VONT DA GERNE.

An trede deiz da c'houde e loc'has Gereint. Sed

amañ ar bagad a yeas gantañ : Gwalc'hmei, mab Gwiar ; Riogonez, mab roue Iwerzon ; Ondiao, mab dug Bourgwin ; Gwilim, mab roue Frañs ; Hoel, mab Emir Ledao ; Elivri Anao Kirz ; Gwenn mab Tringad ; Goreu mab Kustennin ; Gweir Gourhedveur ; Garannao, mab Golizmer ; Peredur mab Evrog ; Gwenn Logell Gwir, barner lez Arzur ; Devir mab Alun Deved ; Gourhir Gwalstot Iezoez ; Bedoer mab Bedrot ; Kadouri mab Gourion ; Kei mab Kenir ; Odiar ar Frank, merour lez Arzur.

— Mennout a ran ivez a-gevret ganin, eme C'hereint, Edern mab Nuz, a glevan barrek da varc'hekaat.

— Ma ! eme Arzur, ne deo ket dereat d'it kas an den-se ganit daoust d'ezañ beza yac'h, a-raok ma vo graet ar peoc'h etrezañ ha Gwenevar.

— Gallout a rafe Gwenevar ha me e lezel da vont war gred.

— Mar ro aotre, ra lezo anezañ da vont hep kred. Rak a-walc'h a zoan hag a boan a zo bet war an den-se en abeg d'an dismegañs d'ar plac'h gant ar c'horr.

— Ma ! eme Wenevar, mar gwelez-te, ha Gereint kemend-all, ez eo reiz kement-se, me hen graio ez laouen, Aotrou.

Hag ec'h aotreas neuze Gwenevar Edern mab Nuz da vont e frankiz. Mont a reas c'hoaz kalz re all ouspenn da ambrougerien Gereint.

Loc'ha ha kerzout a rejont war-du an Havren, kaera bagad a welas den biskoaz. En tu all d'an Havren ez oa, da zegemer Gereint ez laouen, tud uhela Erbin mab Kustennin hag e dad-mager en o fenn. E-leiz eus gwragez al lez oa deut ivez a-berz e



vamm da ziambroug Enid merc'h Enioul, e wreg. Kalz a joa hag a levenez a voe e pep unan eus al lez hag eus an douarou e-keñver Gereint, kement a garantez o doa outañ, kement en doa gounezet a vrud abaoe an amzer m'oa aet diouto, hag o veza m'oa e soñj-heñ da biaoua e zouarou e-unan ha da ziwall e harzou. Dont a rejont d'al lez. Eno ez oa evito puilhentez ha founnder a bep seurt meuziou, a bep doare diedou, servij brokus ha sonerez ha diduellou a bep seurt. Pedet oa bet en enor da C'hereint holl dudjentil an domani en noz-se da welaenni Gereint. Hag an devez hag an nozvez a dremenjont e-kreiz o c'hoant a zudi.

Antronoz e yaouankiz an deiz, Erbin a savas hag a c'halvas davetañ Gereint hag an uhelidi a oa aet d'e ziambroug hag e lavaras outañ :

— Eun den pounneraet hag aet war an oad a zo ac'hanoun, emezañ. Keit ha ma 'm eus gallet diwall an danvez evidout hag evidoun va-unan, em eus graet. Te avat a zo eun den yaouank : e bleuñv da nerz ha da yaouankiz emaout. Diwall da zanvez bremañ.

— Ma ! eme C'hereint, diouz va c'hoant-me, perc'henniez da zouarou n'ez pefe ket lakaet d'ar c'houlz-mañ etre va daouarn, na va zennet n'ez pefe ket c'hoaz eus lez Arzur.

— Etre da zaouarn-te koulskoude o lakaan bremañ. Resev ivez adal hizio gwazoniez da dud.

Ha neuze Gwalc'hmei ha lavarout :

— Gwella tra d'it d'ober hizio eo dic'hoanta ar c'houlennerien ha warc'hoaz kemer gwazoniez da zouarou.

Hag e voe galvet neuze ar c'houlennerien en he-

velep lec'h hag ez eas Kaderieiz daveto da bledi gant o gouestlou ha da c'houlenn ouz pep unan pez a felle d'ezañ. Goskor Arzur a stagas da rei, ha kerkent e teuas tud Kerne da rei ivez. Ne voent ket hir amzer o tonezoni, kement a vall oa gant pep unan da rei. Eus ar re a zeuas eno da c'houlenn donezon ne deas nikun kuit ac'hane nemet gant e c'hoant. Hag an deiz hag an noz-se a dremenjont e kreiz o gwalc'h a zudi. Antronoz e yaouankiz an deiz e c'houlennas Erbin ouz Gereint kas kannaded davet e wizien da c'houlenn outo ha diaes e kavent e teufe da zegemer o gwazoniez, hag, o lakaat e ve d'ezo pe eun abeg a glemm pe zamant pe eun dra bennak all, hen diskulia d'ezañ. Ha Gereint ha kas kannaded da dud Kerne da c'houlenn outo kement-se, hag i hag eilgeria n'oa d'ezo nemet leun a levenez hag enor evit pep unan anezo dre ma teue Gereint da zegemer o gwazoniez. Hag e resevas Gereint neuze gwazoniez kement hini anezo a oa aze. Hag an trede nozvez a dremenjont c'hoaz a-gevret. Antronoz goskor Arzur a lavaras mont en-dro.

— Re abred eo d'eoc'h mont kuit c'hoaz, eme C'hereint. Chomit ganin betek ma vo echu ganin da resev gwazoniez an uhelidi a vo en o soñj dont betek ennoun.

Hag e vanjont ken na voe echu gantañ, ha da c'houde loc'ha a rejont etrezek lez Arzur. Gereint a yeas d'o ambroug gant Enid betek Dengannan ha neuze e tispartijont. D'ar c'houlz-se e lavaras Ondiao mab dug Bourgwin da C'hereint :

— Kerz, emezañ, da genta betek penn pella da zouarou ha sell piz ouz an harzou anezo. Ha mar deu bec'h re bounner warnout, kas kelou d'az keneiled.



— Doue hen paeo d'it, emezañ : kement-se a rin. Mont a reas Gereint da benn pella e zouarou ha gantañ heñcherien akuit a-douez uhelidi e zomani, hag al lec'hiou pella a voe diskouezet d'ezañ a gemeras en e gerz. Evel m'edo boas e lez Arzur, e klaskas adarre ar stourmadegou hag e reas anaoudegez gant an dud kreñva ha kadarna, ken na zeuas da veza brudet dre ar rann-vro-se evel m'oa bet e lec'h all kentoc'h, ma pinvidikaas e lez, e geneiled hag e dudjentil eus ar mirc'hed hag an armou gwella, hag eus ar braoigou aour priziusa. Ne baouezas war gement-se nemet pa voe nijet e vrud penn-dabenn da c'horread ar rouantelez.

## AR GER RISKLUS.

Pa ouezas an dra-se staga a eure da garout e ziskuiz hag e aez, rak n'helle nikun herzel dirazañ. Karout a reas e wreg, chom en e lez, sonerez ha dihuedou. Menel a reas eno eur pennad mat. Dont a reas da c'houde da garout ar repu en e gambr gant e wreg e seurt ne blije d'ezañ tra all ebet, ma teuas da goll kalon e dudjentil, ma tilezas an hemolc'h, an diduellou ha kalon holl dud e lez. Sede ma savas grozmol ha goap en e eneb dre zindan e-touez tud e lez diwar ma teue d'en em zispartia ken krenn-se eus o c'hompagnunez dre garantez ouz eur wreg. Hag e teuas ar c'homzou-se betek Erbin, ha goude klevet gantañ e tisplegas an dra da Enid hag e c'houlennas diganti hag hi oa oc'h ober kement-se da C'hereint hag o lakaat d'ezañ en e benn dilezel e c'hoskor hag e dud.

— Ne deo ket me, dre va feiz e Doue, emezi, ha n'eus tra kasausoc'h evidoun eget se.

N'ouie hi avat petra d'ober, rak n'oa ket aes d'ezi anzav kement-se ouz Gereint. N'oa ket aesoc'h kennebeut mirout ganti ar pez he doa klevet hep rei da c'houzout da C'hereint ; ma kemeras glac'har e-leiz diwar an taol-se.

Eur beurevez-hañv edont en o gwele, heñ ouz an tu a-raok hag hi digousk en o c'hambr gwerennet. An heol a skede war ar gwele ha riklet oa an dilhad diwar e vrennid hag e zivrec'h. Kousket a rae. Sede ma taolas-hi evez pegen kenedus hag estlammus oa an neuz a wele d'ezañ hag e lavaras :

— Gwa me, emezi, mar doun kiriek d'an divrec'h ha d'ar brennid-se da goll kement brud ha kadarnded oa d'ezo.

Hag e-keit-se e skuilhe daerou puilh, ken na gouezjont war brennid Gereint. Kement-se a voe lod eus ar pez hen dihunas hag ivez ar c'homzou he doa lavaret araok. Eur soñj all a skoas en e spered ; ne deo ket gant preder outañ he doa distaget ar c'homzou-se, nemet e sell eur garantez ouz eur gour all ha gant ar c'hoant da vont kuit dioutañ. Sede ma trefuas neuze spered Gereint. Gervel a reas e skoedour davetañ hag e teuas hemañ.

— Laka kempenn dioustu va marc'h ha va armou, ma vint prest. Ha sav te ivez, emezañ ouz Enid, ha gwisk da zilhad en-dro d'it. Gra harneza da varc'h ha kemer falla gwiskamant a zo ez kerz evit marc'hekaat. Mez warnoun, emezañ, mar deuez en-dro amañ a-barz gouzout ha kollet em eus va nerz ken krenn ha ma lavarez-te, hag ouspenn se ha bez' e vo kement a amzer vak d'it hag ez eus bet da heta kaout amzer dieub gant an hini ma soñjes ennañ.

Sevel a reas-hi ha gwiska dilhad didres en-dro d'ezi.



— N'ouzon tra eus da soñjou-te, Aotrou, emezi.

— N'ouezi ket bremañ, emezañ.

## WAR HENT AR REUZ.

Ha Gereint ha mont neuze d'emwelout Erbin :

— Aotrou, emezañ, eur gefridi ez oun o vont d'ezi ha ne deo ket anat d'in peur e teuin en-dro. Taol evez ouz da zouarou, Aotrou, emezañ, ken na vin distro.

— Ober a rin, emezañ. Souezet oun avat ken trumm ez out o vont kuit. Ha piou a gerzo ganit ? Rak ne dout ket den da ergerzout douar Loegr da unan penn.

— Ne zeuio a-gevret ganin nemet eun all.

— Doue az alio, va mab, eme Erbin. Ra zeuio kalz a dud d'en em erbedi ouzit e Loegr.

Ha Gereint ha dont d'al lec'h m'edo e varc'h. Harnezet oa hemañ gant armou pounner, doare estren, skedus. Goulenn a eure Gereint ouz Enid sevel war he marc'h, kerzout en e raok ha kemer kalz hent warnañ.

— Ne vern a weli pe a glevi war va divout, na zeu ket war da giz, emezañ, ha nemet e komzfen ouzit, na lavar ket eur ger kennebeut.

Hag i ha mont en o raok.

## AR RIBLERIEN.

Ne voe ket gant an hent plijusa ha darempredeta m'he lakaas da gerzout, hogen gant an hini digen-

vesa hag ar sura da gavout warnañ laeron, foeterien-vro ha gouezviled drouk. Dont a rejont d'an hent bras ha mont gantañ, hag e weljont eur c'hoad meur tost d'ezo. War-du ar c'hoad e teujont, hag e welent o tont eus ar c'hoad pevar marc'heg harnezet. Sellout a reas ar re-mañ outo, ma lavaras unan anezo :

— Sed amañ eul lec'h mat d'imp-ni, emezañ, da gemer an daou varc'h-hont, an armou hag ar wreg ivez. Kement-se holl hor bezo diboan evit pez a sell ouz ar marc'heg-hont e-unan, pleget e benn, trist e neuz ha fallgalonet.

Klevout an diviz-se a reas Enid, ha ne ouie petra d'ober, gant aon rak Gereint, pe lavarout kement-se pe devel.

— Droukrañs Doue warnoun, emezi, mar ne deo gwell ganin mervel eus e zourn-heñ eget eus dourn nikun. Ha pa 'm lazfe me a laro d'ezañ kentoc'h eget gwelout ar maro warnañ a-daol-trumm.

Gortoz Gereint a eure ken na voe tost d'ezi.

— Aotrou, emezi, ha klevet ec'h eus komzou an dud-se diwar da benn ?

Sevel e zremm a reas Gereint ha sellout outi droug ennañ.

— N'oa ret d'it, emezañ, nemet mirout ar ger am boa kemennet d'it, da lavarout eo tevel. Ne ran van nag ouzit nag ouz da ali. Daoust ma vennez va gwelout lazet ha kaset da get gant ar wazed-hont, n'eus tamm aon ebet ennoun.

D'ar poent-se banta e c'hoaf a reas an hini kenta eus ar varc'heien ha dont a-benn-herr war C'hereint. Hag hemañ hag ober penn d'ezañ ha neket evel eur gour dinerzet. Distrei an taol e-biou d'ezañ a reas, ha sailha d'e dro war ar marc'heg e begel



e skoed, ken na faoutas hemañ, ma frailhas an harnez ha ma sankas en den eun ilinad bras eus ar fust, ma voe kaset a-bouez goaf Gereint dreist talier e varc'h d'an traoñ. An eil marc'heg hen argadas gant kounnar, diwar laz e genseurt. Gant eur stokadenn Gereint ha diskar anezañ hag e laza evel an hini all. An trede a argadas hag a voe lazet en hevelep doare. E-giz-se ivez e lazas ar pevare.

Trist ha doaniet ez oa ar wreg yaouank o sellout ouz an dra-se. Diskenn a reas Gereint, diwiska o armou d'an dud lazet, o lakaat war an dibrou hag eren ar c'hezeg a-bouez o gwestennou.

— Sed amañ pez a ri, emezañ. Tap krog er pevar marc'h ha kas anezo ez raok. Kerz gant da hent evel ma 'm boa kemennet d'it bremaik ha na rann ger ouzin ken na 'm bo da genta komzet ouzit. Hel lavarout a ran dirak Doue, emezañ, kement-se mar ne rez ket, ne vo ket digastiz evidout.

— Ober a rin pez a c'hellin, Aotrou, emezi, hervez da ali.

Mont a rejont war-raok dre ar c'hoad ha dont d'eur gompezenn vras. Hag e-kreiz ar gompezenn ez oa eur brouskoad penn teo, strouezek. Dioutañ e weljont tri marc'heg o tont etrezek enno, war varc'h, gant armou traoñ ha krec'h en-dro d'ezo ha d'o roñseed, ma sellas ar wreg yaouank gant evez outo. Pa zeujont tost, sed amañ peseurt diviz a glevas ganto :

— Setu madou o tont d'imp-ni diboan, emezo : pevar jao ha pevar harnez. Er pez a sell ouz ar marc'heg laosk ha trist-hont hor bezo anezo marc'had-mat hag ar wreg yaouank ouspenn a vezo en hor c'herz.

— Gwir eo se, emezi. Blin eo an den da heul an emgann ouz ar wazed bremaik. Droukrañs Doue warnoun mar ne roan kelou d'ezañ.

Gortoz Gereint a reas ar wreg yaouank, ken na voe tost d'ezi :

— Aotrou, emezi, daoust ha ne glevez ket diviz an dud-hont diwar da benn ?

— Petra eo se ? emezañ.

— O lavarout emaint etrezo o devezo kement-mañ e preiz marc'had-mat.

— Drezoun-me ha Doue, emezañ, divourrusoc'h eo ganin eget a lavar ar wazed-se ne chomfes ket peoc'h ouzin, ha ne rafes ket diouz va ali.

— Aotrou, emezi, rak aon d'it da veza tizet dievez eo.

— Tav hiviziken. Ne ran forz eus kement a zeu diganit.

Sede neuze unan eus ar varc'heien o vanta e c'hoaf hag o teredek war-du Gereint da sailha warnañ, gant berz, a soñje d'ezañ. Dichal e resevas Gereint ar stokadenn hag he skei e-biou d'ezañ a reas. Argadi a reas d'e dro ha skei an hini all en e greiz. Gant stok ar gour hag ar jao ne dalvezas da netra niver an armou, ma teuas penn ar goaf a-dreuz d'ezañ hag eun darn mat eus ar fust. Kaset e voe a-bouez brec'h ha fust dreist talier e varc'h d'an traoñ. An daou varc'heg all a zeuas pep hini d'e dro ha ne voe ket gwell o zro eget an hini kenta.

Ar wreg yaouank en he sav a selle. Enkrezet oa diouz eun tu o soñjal e c'helle Gereint beza gloazet en emgann ouz ar wazed, ha diouz an tu all, laouen oa ouz e welout o c'hounit. Gereint a ziskennas, a stagas an tri re armou en tri dibr, a ereas ar c'hezeg



a-bouez o gwestennou, ma oa bremañ seiz marc'h gantañ. Sevel a eure en-dro war e varc'h ha gourc'hemenn d'ar wreg yaouank kas ar c'hezeg en he raok.

— Ne deo ket gwell d'in, emezañ, komz ouzit eget tevel pa ne sentez ket ouz va goulenn.

— Hen ober a rin kement ha ma c'hallin, Aotrou, emezi, nemet n'hellin kuz ouzit an divizou gourdrouzus-c'houero a glevin ez keñver, a-berz tud estren o kerzout dre an digenvez evel ar re-se.

— Drezoun-me ha Doue, emezañ, ne ran forz eus a zeu diganit. Tav pelloc'h !

— Hag e rin, Aotrou, tre ma c'hellin.

Hag ar wreg yaouank ha mont gant he hent, ar c'hezeg en he raok, ha derc'hel he lañs. Eus ar brouskoad ma voe komzet anezañ uheloc'h ober a rejont hent, a-dreuz eun douar frank, anezañ eun uhelenn gaer, kompez-brao ha strujus. Er pellder diouto e weljont eur c'hoad. Ne welent nemet an tu nesa d'ezo, ne spurmantent da c'houde nag ar bevennou nag an dibenn anezañ. Dont a rejont d'ar c'hoad, ha pa oant o tont er-maez, e weljont pemp marc'heg, taer ha kalonek, postek ha start, war mirc'hed emgann, nerzus ha teo, askournet kaer, dizoac'het, fronellou ledan taer, ha puilhder armou en-dro d'ar wazed ha d'ar c'hezeg. Pa voent deut tostik, sed an diviz a gleve Enid etre ar varc'heien :

— Sed amañ madou o tont d'imp-ni, digoust ha dilabour, emezo. Kement-mañ holl a virc'hed hor bezo hag ar wreg yaouank evit pez a sell ouz ar marc'heg-hont e-unan flaket, pleget e benn ha trist e zoare.

Trechalet bras e voe Enid o klevout komzou ar

wazed, ma ne ouie tamm ebet petra ober. En diwez e kemeras warni rei kemenn da C'hereint. Trei a eure penn he marc'h war-du ennañ.

— Aotrou, emezi, pa 'z pije klevet diviz ar varc'heien-hont evel ma 'm eus-me graet, muioc'h e vijes war evez eget n'emaout.

Glasc'hoarzin ginus-spontus ha c'houero a eure Gereint ha lavarout :

— Da glevout a ran, emezañ, o terri pep tra eus kement am eus difennet ouzit. Hag e c'hallfe sevel keuz ganit dizale.

Ha sede war al lec'h ar wazed o keja ganto, hag ez trec'hus hag estlammus e faezas Gereint ar pemp gwaz. Lakaat a eure ar pemp re armou er pemp dibr, eren an daouzek jao a-bouez o gwestennou hag o fiziout en Enid.

— N'ouzon dare, emezañ da betra e talvez d'in gourc'hemenn d'it. Ra dalvezo er wech-mañ avat da gentel d'it ar gourc'hemenn a ran.

## AN NOZ ER C'HOAD MEUR.

Kerzout war-raok etrezek ar c'hoad a reas ,ar wreg yaouank, hag e talc'has al lañs a c'houlennas Gereint ganti derc'hel. Garo e ve bet gantañ merzout ken bras trubuilh hag hennez war eur plac'h kenkoulz hag hi o vont gant ar mirc'hed, m'en dije aotreet d'ezañ e gounnar kement-se. D'ar c'hoad e teujont. Doun ha meur ez oa. Hag er c'hoad e teuas an noz warno.

— A wreg yaouank, emezañ, ne dalv ket ar boan d'imp klask kerzout.



— Ma ! Aotrou, pez a venni, ni hen graio.

— Reisa tra d'imp, emezañ, eo distrei er c'hoad da ziskuiza ha gortoz an deiz da gerzout.

— Hag e raimp ez laouen, emezi.

Hag e voe graet. Diskenn a reas Gereint hag he c'hemer d'an traoñ :

— N'hellan, emezañ, mirout da gousket, ken skuiz oun. Evesa-te ouz ar mirc'hed ha na gousk ket.

— Ne gouskin ket, emezi.

Huni a reas-heñ en e armou ha tremen an noz. N'oa ket hir en amzer bloaz-se. Pa welas Enid goulou-deiz o tispaka e splannder e sellas en-dro d'ezi hag o tihuni oa Gereint. Ha d'ar c'houlz-se e tigouskas.

— Aotrou, emezi, mennout a raen da zihuna abaoe eur pennad mat.

Chom peoc'h a reas Gereint outi diwar skuizder, daoust ma n'en doa ket roet aotre d'ezi da gomz. Sevel a reas ha lavarout d'ezi :

— Kemer ar mirc'hed, ha kerz war-raok en eur zerc'hel da lañs evel ec'h eus graet dec'h.

## AR MEVEL MADELEZUS.

Koz a-walc'h oa an deiz pa guitajont ar c'hoad da zont d'eur gompezenn damnoaz gant pradeier eus an daou du d'ezo ha falc'herien o trouc'ha ar foenn. D'an aven dirazo e teujont. Diskenn a reas Gereint ar c'hezeg betek eno da eva dour. Eus ar stêr e savjont gant eur sao uhel a-walc'h. Eno e tegouezas ganto eur c'hrennard moanik, gant eur serviedenn en-dro d'e gerc'henn. Eun dolzenn a welent er ser-

viedenn ha n'ouient petra oa. Eur brog bihan glas oa ouz e zourn hag eur volenn war c'henou ar brog. Demata Gereint a reas ar mevel.

— Doue a roio mad d'it, eme C'hereint ; hag a belec'h e teuez-te ?

— Dont a ran, emezañ, eus ar gêr a zo ahont dirazout. Aotrou, emezañ, ha fall eo goulenn diganit a belec'h e teuez-te da-unan ?

— N'eo ket. Dre ar c'hoad-hont.

— Neket hizio ez out-te deut dre ar c'hoad.

— Nann, emezañ, er c'hoad omp bet neizeur.

— War a gredan, ne deo ket bet kaer da zoare eno neizeur, ha n'ec'h eus bet na boued na died.

— Nann, drezoun-me ha Doue, eme C'hereint.

— Hag ober a ri diouz va ali ? eme ar mevel. Kemer diganin da bred.

— Peseurt pred ? emezañ.

— Ar pred beure edon ouz e gas d'ar falc'herien-hont, da lavarout eo : bara, kig ha gwin. Mar fell d'it, denjentil, n'o devezo netra.

— Asanti a ran, eme C'hereint. Doue d'hen paeo d'it.

Diskenn a reas Gereint, hag ar mevel a gemeras ar wreg yaouank d'an traoñ. En em walc'hi a rejont ha kemer o fred. Ar mevel a zijelkennas ar bara hag a roas died d'ezo, hag a reas pep servij war o zro. Goude echu ganto, ar gwaz ha sevel ha lavarout ouz Gereint :

— Aotrou, gant da aotre, emaoun o vont da gerc'hat boued d'ar falc'herien.

— Kae e kêr da genta, eme C'hereint, ha dalc'h lojeiz evidoun el lec'h gwella a oufes hag ar franka d'ar mirc'hed. Kemer ar marc'h a venni, emezañ,



hag e armou gantañ evel gopr evit da servij ha da zonezon.

— Doue d'hen paeo d'it, eme ar mevel. A-walc'h e ve kement-se da baea eur servij brasoc'h eget an hini am eus graet d'it.

## AR C'HONT DOUNN.

E kêr ez eas ar mevel ha derc'hel al lojeiz gwella hag aesa a oufe eno a reas. Goude se ez eas d'al lez, e varc'h hag e armou gantañ. Dont a eure d'al lec'h m'edo ar c'hont ha displega d'ezañ an dro penn-da-benn.

— Mont a ran, Aotrou, emezañ, da ziambroug an den yaouank evit diskouez e lojeiz d'ezañ.

— Kae ez laouen, eme ar c'hont. Levenez en defe amañ mar c'hoantafe dont.

War arbenn da C'hereint e teuas ar mevel hag e lavaras d'ezañ e kavfe degemer laouen gant ar c'hont en e lez e-unan.

Ne fellas da C'hereint avat nemet mont d'e lojeiz e-unan. Eur gambr aes a gavas gant founnus a blouz hag a zilhad enni hag eur c'hraou ledan aes o devoe ar mirc'hed. Pourchas d'ezo pep tra a reas ar mevel. Goude diwisket e armou e lavaras Gereint ouz Enid :

— Kae-te en tu all d'ar gambr ha chom hep dont en tu-mañ d'an ti. Galv davedout gwreg an ti mar karez.

— Ober a rin, emezi, evel ma larez.

Neuze e teuas an ozac'h da gaout Gereint. E saludi a eure.

— A zenjentil, emezañ, ha debret ec'h eus da bred ?

— Ya, eme C'hereint.

Hag ar mevel neuze ha lavarout d'ezañ :

— Ha fellout a ra d'it, emezañ, pe zied pe eun dra bennak all a-barz d'in mont da gaout ar c'hont?

— Hag e fell d'in, ez wir, emezañ.

Mont a reas neuze ar mevel e kêr hag e teuas en-dro gant died evito. Hag e stagjont da eva.

— N'hellan ket mirout da gousket, eme C'hereint.

— Ma, eme ar mevel, keit ha ma vezi o kousket, mont a ran da gaout ar c'hont.

— Kae ez laouen, emezañ. Dered amañ en-dro avat pa c'houlennin ganit dont.

Ha Gereint ha kousket hag Enid kemend-all. Ar mevel a yeas da gaout ar c'hont. Hemañ a c'houlennas outañ pelec'h oa lojeiz ar marc'heg hag e lavaras ar mevel d'ezañ :

— Ret eo d'in mont, emezañ, d'ober war e dro emberr.

— Kae, eme ar c'hont, ha salud anezañ em ano. Lar d'ezañ ez in d'e welout e-verr.

— Hag e rin, eme ar mevel.

Erruout a eure pa oa koulz d'ezo da zihuni. Sevel a rejont ha mont da vale. Pa voe poent d'ezo kemer o boued e rejont hag ar mevel a reas war o zro. Goulenn a eure Gereint digant an ozac'h ha kenseurted oa d'ezo ma teurvezfe o fedi davetañ.

— Bez' ez eus, emezañ.

— Kas anezo amañ da gemer diwar va c'houst kement tra wella a vo kavet war werz e kêr.

Gwella tud a oa e ti an ozac'h a voe kaset eno da gemer o c'hoant diwar goust Gereint. Sede d'ar poent-



se end-eeun ar c'hont o tont d'e weladenni, heñ daouzekvet marc'heg urziet. Ha Gereint ha sevel d'e saludi.

— Doue a roio mad d'it, eme ar c'hont.

Mont a rejont da azeza, pep unan evel ma verke e renk d'ezañ, hag e tivizas ar c'hont ouz Gereint, hag e c'houlennas outañ pe vennad oa d'e ergerzadenn ?

— N'eus mennad d'in, eme C'hereint, nemet redek an darvoudou hag ober kement a vo da ganin.

Sede ma sellas ar c'hont ouz Enid gant evez hag a-bann, ma voe anat d'ezañ n'en doa morse gwelet maouez yaouank kenedusoc'h egeti na koantoc'h. Lakaat a eure enni e soñj hag e breder hag e c'houlennas digant Gereint :

— Hag aotre am bezo diganit da vont davet ar wreg yaouank-hont da zivizout ganti ? Evel disparti diouzit he gwelan.

— Hag ez pezo ez laouen, emezañ.

Hag ar c'hont ha dont betek al lec'h m'edo ar wreg yaouank ha komz outi :

— A wreg, emezañ, ne deo ket plijus evidout an ergerzadenn-mañ gant ar gour-hont.

— Ne deo tamm ebet displijus d'in, emezi, mont dre an hent ma kerz gantañ.

— N'ez pezo, emezañ, na mevelien na mitizien d'ober war da dro.

— Plijusoc'h eo d'in-me heulia an den-se eget kaout mevelien ha mitizien.

— Eun ali mat a roin d'it, emezañ. Va c'hontelez a vo ez kerz ha chom ganin.

— Ne fell ket d'in, emezi. Drezoun-me ha Doue, ar gour-hont, em eus roet d'ezañ da genta va ger ha ne din ket dioutañ.

— Fall a ri, emezañ. Mar lazan-me ar gour-hont, te a vezo d'in tra ma vennin, ha pa ne vennin mui ac'hanout, da deurel a rin er-maez. Mar deo a c'hrad vat e teuez ganin, eul liamm padus, didorrus a vo etrezomp tra ma vimp beo.

Hag hi ha prederia a-zivout en doa ar c'hont lavaret d'ezi hag e voe aviz rei re-fiziañs d'ezañ diwar-benn e c'houlenn.

— Sed amañ a zo ar fura d'it, Aotrou, emezi, rak aon da denna muioc'h eget n'eo kont a vez warnoun : dont amañ warc'hoaz d'am skrapa evel n'oufen-me tra diwar-benn se.

— Kement-se a rin, emezañ.

Hag ar c'hont ha sevel neuze ha kimiada heñ hag e dud. War an taol ne lavaras-hi ouz Gereint tra eus an diviz etre ar c'hont hag hi en aon da greski e gounnar, e boan spered hag e strafuilh. Mont a rejont da gousket pa voe poent. Da zerou-noz e kouskas Enid eur pennad, ha war-dro hanternoz e tigouskas. Ficha a reas armou Gereint e doare ma vefent prest d'o gwiska. Gant aon ha nec'h e teuas neuze betek bevenn gwele Gereint ha, sioul, goustad, e lavaras outañ :

— Aotrou, emezi, dihun ha gwisk da harnez endro d'it. Sed amañ an diviz etrezoun hag ar c'hont, Aotrou, hag e soñj war va divout, emezi.

Hag e tisklerias ouz Gereint an diviz penn-dabenn. Daoust d'ezañ da veza kounnaret outi, e tegemeras an ali hag e wiskas e zilhad. Hag eur wech enaouet eur gantol ganti d'e sklerijenna tra m'en em wiske :

— Lez aze ar gantol, emezañ, ha goulenn gant an ozac'h dont amañ.



Mont a eure hag an ozac'h ha dont davetañ. Ha Gereint neuze ha goulenn outañ :

— Ha gouzout a rez pegement a zle ec'h eus warnoun ?

— Nebeudik a zle ac'h eus, a gredan, denjentil, emezañ.

— Petra bennak a zlean d'it, kemer an unnek marc'h hag an unnek harnez armou.

— Doue d'hen paeo d'it, emezañ. N'em eus ket dispignet evidout gwerz unan eus an harneziou-se.

— Petra vern ! emezañ, pinvidikoc'h a se ne vi ken. A ozac'h ! ha dont a ri d'am blenia er-maez eus kêr ?

— Hag ez in ez laouen, emezañ. War be du emaout e soñj da vont ?

— D'an tu all d'al lec'h m'oun deut e kêr e fell d'in mont.

Hen ambroug a eure an ozac'h keit ha ma vennas Gereint e gaout da vlenier. Ha neuze e c'houlennas Gereint ouz ar wreg yaouank kemer lañs evel araok, hag e kemeras-hi, hag e kerzas war-raok. Hag an ostiz ha dont d'ar gêr. N'oa nemet o paouez degouezout en ti ma klevas an trouz brasa a glevas biskoaz o tont etrezek e di. Pa sellas er-maez, e welas pevar-ugent marc'heg en-dro d'an ti, armet pennkil-ha-troad. Ar c'hont Dounn oa en o fenn.

— Pelec'h emañ ar marc'heg oa amañ ? eme ar c'hont.

— Dre da zourn, eme an ostiz, emañ eur pennad ac'halen. Aet eo kuit pellik a zo.

— Perak, bilen ma 'z out ! ec'h eus e lezet da vont hep kemenn d'in ?

— Aotrou, emezañ, gourc'hemennet d'in ne 'z poa ket. Graet ez pije, n'am bije ket e lezet.

— War be du eo aet, a gredez ?

— N'ouzon ket, emezañ. Nemet dre ar straed veur eo loc'het.

Trei penn o mirc'hed a rejont war-du ar straed veur ha gwelout roudou ar c'hezeg. Heulia ar roudou a rejont ha dont betek an hent bras.

Ar wreg yaouank a sellas a-dreñv he c'hein pa welas goulou-deiz hag e spurmantas eul lusenn hag eur goc'henn veur nesoc'h-nes outi, hag e voe nec'het diwar se. Hag hi ha soñjal ez oa ar c'hont hag e dud o tont war o lerc'h. D'ar poent-se, sede hi ha merzout eur marc'heg o tont war wel diouz al lusenn.

— Dre va feiz, emezi, ha pa 'm lazfe, gwell eo ganin mervel eus e zourn eget gwelout e laza hep rei kemenn d'ezañ. Aotrou, emezi, ha ne welez-te ket an den-hont o tont warnout, ha gwazed all e-leiz a-gevret gantañ ?

— Gwelan, emezañ. Daoust ma kemenner d'it chom dilavar, ne davi biken.

Trei a eure ouz ar marc'heg, ha war an taol kenta e ziskar d'an traoñ dindan treid e varc'h. Tra ma vanas unan eus ar pevar-ugent marc'heg, war an taol kenta e kasas pep-unan d'an traoñ. Hag a well da wella e teujont d'ezañ, nemet ar c'hont. Da ziweza e teuas hemañ. Terri a reas outañ eur fust goaf hag eun eil. Ha Gereint ha trei outañ ha skei e c'hoaf e-kreiz e skoed, ken na faoutas hemañ ha ma fregas an holl armou e roud an taol ha ma voe taolet ar c'hont dreist talier e varc'h d'an traoñ ha ma voe en argoll e vuhez. Tostaat a reas Gereint outañ ha gant trouz ar marc'h e tivadaouas ar c'hont.



— Aotrou, emezañ ouz Gereint, da druez d'in.

Ha Gereint ha kaout truez outañ. Ha diwar galeter an douar ma voent stlapet warnañ ha garventez an taoliou o doa resevet ne deas eun unan anezo diouz Gereint hep eul lamm marvus-c'houero, gloazus-grizias ha brevus-start.

## AR BRENIN BIHAN.

Kerzout a reas Gereint war-raok gant an hent bras m'oa warnañ, hag ar wreg yaouank a zalc'has he lañs. Sede ma weljont tost d'ezo koanta traonienn a welas den biskoaz, gant eur pez stêr a-hed an draonienn hag eur pont warni ma 'z ae an hent bras drezañ. Uheloc'h eget ar pont diouz an tu all d'ar stêr e welent eur gêr-glos, brava hini a welas den biskoaz. Evel ma kerze d'ar pont e welas Gereint o tont wardu ennañ, dre eur brouskoad bihan teo, eur gour war eur pikol marc'h uhel, kompez e vale, sentus ha lorc'hek.

— A varc'heg, eme C'hereint, a belec'h e teuezte ?

— Dont a ran, eme an hini all, eus an draonienn izeloc'h.

— A c'hour, eme C'hereint, ha larout a ri-te d'in da biou eo an draonienn vrao-mañ hag ar gêr-gloshont ?

— Larin ez laouen, emezañ. Gwifert Petit a ra anezañ ar Franked, ha Kembreiz a c'halv anezañ ar Brenin Bihan.

— Ha mont a c'hellan dre ar pont hag an hent bras izeloc'h ouz troad kêr ?

— Ne da ket, eme ar marc'heg, war e zouar en tu all d'ar pont, mar ne fell ket d'it kaout afer outañ. Rak ar c'hiz eo gantañ ne zeufe marc'heg war e dir na fello d'ezañ en em ganna outañ.

— Drezoun-me ha Doue, eme C'hereint, kerzout a rin en hent-se en desped d'ezañ.

— Kredi 'ra d'in, eme ar marc'heg, mar grez kement-se ez po mez ha dismegañs.

Kounnaret, kadarn ha droug bras ennañ e kerzas Gereint gant an hent m'oa e soñj mont kent se. Neket gant an hent a gase da gêr eus ar pont ez eas, hogent gant an hini a zeue d'eun uhelenn, he leurenn galet, kaer da welout, ec'hon an dremmwel diwarni. Keit ha m'edo evel-se o kerzout e welas eur marc'heg o tont war e lerc'h, war eur jao-emgann, postek ha teo, start e gerzed, ledan e garniou, bruchedetledan. Morse n'en doa gwelet bihanoc'h den eget an hini oa war ar marc'h. Founnus oa an armou endro d'ezañ ha d'e jao. Pa gejas gant Gereint e lavaras outañ :

— Lar d'in, denjentil, emezañ, pe diwar diouiziegez pe diwar fae ec'h eus klasket tenna diganin va gwir-dreist pe derri va lezenn ?

— Nann, eme C'hereint, n'ouien ket oa serr an hent ouz nikun.

— Gouies, emezañ ; en abeg da se deus ganin d'am lez da rei digoll d'in.

— Ne din ket, dre va feiz, eme C'hereint. Ne din ket da lez da Aotrou zoken, nemet Arzur e ve.

— Dre zourn Arzur, emezañ, me a fell d'in digoll diganit pe em bezo eus da berz poan divent.

Hag hep dale e stagjont d'en em ganna. Eur floc'h d'ezañ a zeuas da bourchas d'ezo goafiou dre ma



torrent. Taoliou kalet, taer a zarc'haoue pep unan anezo gant egile, ken na gollas ar skoedou o holl liou. Amblijus oa gant Gereint en em ganna ouz ar brenin, ken bihan oa, ken diaes oa tapout krog ennañ ha ken kalet oa an taoliou a roe eus e du. Ne baouezjont gant se nemet pa gouezas o mirc'hed war o daoulin ha ma stlapas Gereint egile d'an diwez war e benn d'an traoñ. Neuze e krogas an emgann war droad. Taoliou difrae-kounnaret, garv ha start, reut ha c'houero a roe pep hini d'egile. Toulla-didoulla a rejont o zokarnou, fregi o c'habellou mailhek ha diaoza o harneziou, ken ez oa dallet o daoulagad gant ar c'houezenn hag ar gwad. D'an diwez feulzi a reas Gereint ha gervel davetañ e holl nerz ha gant brouez, tiz, nerz sounn ha kriz, banna e gleze a reas ha darc'haoui e-kreiz e-benn eun taol marvus-garo, bınimus-lemm, c'houero-spontus ken na drouc'has holl harnez ar penn, ar c'hroc'hen hag ar c'hig, ma c'hloazas an askourn ha ma voe stlapet e gleze diouz dourn ar roue bihan betek e penn pella al leurenn. Goulenn a reas neuze trugarez Gereint en ano Doue.

— Trugarez az pezo, eme C'hereint, daoust ma 'z out bet dizeven ha dizoare, gant ma vezi keneil d'in ha ne di ket eun eil gwech en enep d'in. Mar klevez bec'h warnoun e teui d'am dieubi.

— Hag ez pezo kement-se ez laouen, Aotrou, emezañ.

Hag er feur-se e kemeras Gereint e c'her.

— Ha te, Aotrou, emezañ, ha dont a ri ganin-me d'am lez-hont, da gas kuit diwarnout da loes ha da skuizder ?

— Ne din ket, drezoun-me ha Doue, emezañ.

Ha Gwifert Petit ha merzout neuze Enid e-lec'h

m'edo. Ha kalet e voe gantañ gwelout ken bras samm a boaniou war eur vaouez ken uhelouenn hag hi. Hag e laras neuze ouz Gereint :

— Aotrou, emezañ, fall a rez chom hep kemer mordo ha diskuiz. Mar degouez bec'h warnout er stad-se ne vo ket aes d'it dont a-benn.

Ne fellas da C'hereint nemet mont en e raok. Sevel a reas war e varc'h, leun-wad ha diaes, hag ar wreg yaouank a gendalc'has gant he lañs.

## GEREINT LOUZAOUET E KAMP ARZUR.

Kerzout a rejont etrezek ar c'hoad a welent nepell diouto. Peurc'horet oa an amzer hag e harnez dre ar c'houezenn hag ar gwad a spege ouz e gig. Eur wech d'ezo degouezet er c'hoad, chom a-sav a eure Gereint dindan eur wezenn da ziwall diouz an tommder. Dont a reas neuze da santout muioc'h e c'hloaziou eget p'en doa o resevet. Ar wreg yaouank a chomas en he sav dindan eur wezenn all. D'ar c'houlz-se e klevjont kerniel-boud hag engroez. Sede petra oa : Arzur hag e dud o tiskenn er c'hoad. Ha Gereint ha soñjal pe dre hent ez afe da dec'hout diouto. Spurmantet e voe avat gant eun troadeg. Hemañ oa mevel d'ar merour, hag heñ ha mont d'ar merour ha lavarout d'ezañ peseurt den en doa gwelet er c'hoad. Ma reas ar merour dibra e varc'h hag e kemeras e c'hoaf hag e skoed da zont d'al lec'h m'edo Gereint.

— A varc'heg, emezañ, petra rez-te amañ ?

— Menel dindan eur wezenn distan da ziwall ouz ar wrez hag an tommder.



— Pe ergerzadenn emaout ganti ha piou out-te ?

— Redek an darvoudou ha mont en hent a vennan.

— Ma ! eme Gei, deus ganin da emwelout Arzur a zo amañ e-kichen.

— Ne din ket, drezoun-me ha Doue, eme C'hereint.

— Ret-mat e vo d'it dont, eme Gei.

Anaout Kei a rae Gereint, Kei avat n'hen anaveze ket. Kei neuze ha sailha warnañ gwella ma c'hellas. Droug a yeas e Gereint ha gant troad e c'hoaf e skoas outañ, ma 'z eas war e benn d'an traoñ. Ne fellas ket da C'hereint ober gwasoc'h d'ezañ. Pennfollet-krenn e savas Kei hag e teuas d'e lojeiz. Ac'hane e skoas betek tinell Walc'hmei.

— Gour, emezañ ouz Gwalc'hmei, klevout am eus graet gant unan eus va mevelien en deus gwelet er c'hoad uheloc'h eur marc'heg gloazet gant armou gwall aozet en-dro d'ezañ. Mar grez mat ez i da welout ha gwir eo kement-se.

— Ne jaoj ket d'in mont, eme Walc'hmei.

— Kemer da varc'h, eme Gei, ha lod eus da armou. Gouezet am eus ne deo ket kourtez ouz neb a zeuio davetañ.

Ha Gwalc'hmei neuze ha kemer e c'hoaf hag e skoed, sevel war e varc'h ha dont d'al lec'h m'edo Gereint.

— A varc'heg, emezañ, petore ergerzadenn a zo d'it-te ?

— Mont war-dro va c'hefridiou ha davit darvoudou ar bed.

— Ha larout a ri d'in piou out, ha dont a ri da emwelout Arzur a zo tost ac'han ?

— N'em eus darempred ebet da gaout ouzit ha ne din ket da welout Arzur, emezañ.

Anaout a rae-heñ Gwalc'hmei ; hemañ avat n'hen anaveze ket.

— Ne glevor morse war va divout, eme Walc'h-mei, em bo da lezet da vont diouzin hep gouzout piou out.

Hag e sailhas warnañ gant e c'hoaf hag e skoas en e skoed ken na darzas ar fust e skiriou hag o mir-c'hed tal-ouz-tal. Hag heñ neuze ha sellout piz ouz egile hag e anaout.

— O Gereint, emezañ, ha te eo a zo amañ ?

— Ne doun ket Gereint, emezañ.

— Gereint out, drezoun-me ha Doue, hag eun dro diboell ha truezus eo houmañ.

Ha Gwalc'hmei ha sellout en-dro d'ezañ, hag anaout Enid hag he saludi ha beza laouen outi.

— Gereint, eme Walc'hmei, deus d'emwelout Ar-zur : da Aotrou eo ha da genderv.

— Ne din ket, emezañ ; n'emaoun ket e stad da c'hallout emwelout nikun.

D'ar c'houlz-se sed unan eus ar flec'h o tont war-lerc'h Gwalc'hmei da gaout kelou. Ha Gwalc'hmei hag e gas da zisplega da Arzur ez oa Gereint eno gloazet ; ne felle ket d'ezañ mont da welout Arzur, hag ez oa eun druez sellout outañ. Ha kement-se holl hep gouzout da C'hereint, a-vouez izel etrezañ hag ar floc'h.

— Goulenn digant Arzur, emezañ, tostaat e di-nell ouz an hent, rak ne zeuio ket Gereint d'e welout dre gaer ha ne deo ket aes e redia da zont er stad m'emañ.

Hag ar floc'h ha dont davet Arzur ha lavarout



d'ezañ kement-se, ma reas hemañ degas e dinell war lez an hent. Laouenaat a reas neuze spered ar wreg yaouank. Skandalat Gereint a reas Gwalc'h-mei a-hed an hent betek al lec'h m'edo Arzur o ti-nella hag ar flec'h end-eeun o stigna an deltenn war lez an hent.

— Aotrou, eme C'hereint, demat d'it.

— Doue a roio mad d'it, eme Arzur. Ha piou out-te ?

— Gereint eo, eme Walc'hmei ; a-youl vat ne vi-je ket deut d'az kwelout hizio.

— Ma ! eme Arzur, n'emañ ket en e skiant vat.

D'ar poent-se e tegouezas Enid el lec'h m'edo Ar-zur, hag hi hag e saludi.

— Doue a roio mad d'it, eme Arzur. Kemerit-hi unan ac'hanoc'h d'an traoñ.

Hag unan eus ar flec'h ha diskenn anezi.

— Allas ! Enid, eme Arzur, peseurt tro eo hou-mañ ?

— N'ouzon ket, Aotrou, nemet va dever eo, eme-zi, mont gant an hent ma kerzo-heñ.

— Aotrou, eme C'hereint, ni a yelo kuit gant da aotre.

— Ha da belec'h eta ? eme Arzur. N'hellez ket mont en eur-mañ, nemet da beurechui da varo ez afes.

— Ne felle ket d'ezañ, eme Walc'hmei, va lezel d'e bedi.

— D'in-me e lezo, eme Arzur ; hag ouspenn-se ne daio ket ac'halen ken na vo yac'h.

— Gwell eo ganin, eme C'hereint am lezfes da vont kuit.

— Ne rin ket, drezoun-me ha Doue, eme Arzur.

Hag heñ ha lakaat gervel ar merc'hed war-dro Enid, d'he c'has betek tinell Wenevar. Laouen e voe Gwenevar outi hag an holl wragez kemend-all. Diwisket e voe diganti he dilhad marc'hegourez hag eur re all a voe roet d'ezi. Galvet e voe ivez Kaderieiz ha goulennet outañ stigna eun deltenn evit Gereint hag e louzaouerien ha fiziet ennañ rei d'ezo founnus a gement tra a ve goulennet digantañ. Hag e reas Kaderieiz kement a c'houlenned outañ. Degas a eure davet Gereint Morgan Tut hag e ziskibien. Chom a reas eno Arzur hag e dud tost d'eur miz da louzaoui Gereint. Pa voe start e gig adarre e teuas Gereint betek Arzur hag e c'houlennas aotre da vont gant e hent.

— N'ouzon ket ha yac'h-mat out c'hoaz ? eme Arzur.

— Bez 'ez oun, ez wir, eme C'hereint.

— Neket te a gredin war ar poent-se, nemet al louzaouerien o deus graet war da dro.

Hag Arzur ha gervel ar vezeged ha goulenn outo ha gwir oa.

— Gwir, Aotrou, eme Vorgan Tut.

Hag en deiz-se ez eas Arzur ac'hane.

## AR RAMZED.

Goulenn a reas Gereint ouz Enid kerzout dirazañ ha derc'hel he lañs evel m'he doa graet betek neuze. Hag hi ha kerzout ha mont gant an hent bras. Tra ma 'z aent evel-se e klevjont skiltra garmadeg ar bed holl tost d'ezo.



— Chom amañ te, emezañ, ha gortoz, hag ez inme da welout petra eo ar garmou-se.

— Hag e rin, emezi.

Mont a eure Gereint ha dont d'eun digoadenn oa tost d'an hent. War ar frankizenn e welas daou jao, unan gant eun dibr-gour warnañ, an hini all gant eun dibr-gwreg hag eur marc'heg, gant e harnez en-dro d'ezañ, maro-mik. Hag a-zioc'h penn ar marc'heg e wele eur wreg yaouank, gant eun dilhad marc'hekaat en-dro d'ezi, o c'harmi.

— A Itron, eme C'hereint, petra c'hoarvez ganit?

— Dre amañ ez oamp o vont, me hag ar gour a garen ar muia ; ha sede ma teuas tri fikol ramz warnomp hag a-enep pep reiz o deus e lazet.

— Pe dre hent ez int aet ? eme C'hereint.

— Aze dre an hent bras, emezi.

Ha Gereint ha dont da gaout Enid :

— Deus, emezañ, betek an itron a zo ahont izeloc'h ha gortoz-me eno mar deuan en-dro.

Doanius e voe d'ezi ar goulenn-se diganti. Dont a reas koulskoude da gaout ar wreg yaouank, a oa eun druez selaou outi. Diarvar oa da Enid ne zeufe ken Gereint en-dro.

Mont a reas war-lerc'h ar ramzed hag o faka a eure. Brasoc'h ez oa pep unan anezo eget tri den ha gant pep hini oa eur vataraz war e skoaz. Sede ma sailhas Gereint a-benn-herr war unan anezo hag e skei dre e greiz gant e c'hoaf. Tenna a reas ar fust dioutañ ha treanti eun all en hevelep doare. An trede avat a droas ouz Gereint hag a zarc'haouas gant e vataraz ken na frailhas skoed Gereint ha ma tizas e skoaz d'ezañ. Addigeri a reas e holl c'houliou hag e stagas da ziwada holl. Ha Gereint ha dic'houina

e gleze ha sailha war ar ramz ha skei outañ eun taol start ha trumm, direiz, taer ha garo e-kreiz e glo-penn, ma faoutas e benn hag e choug betek an dis-koaz ha ma kouezas ar ramz maro-mik. O lezel a reas maro evel-se ha dont en-dro d'al lec'h m'edo Enid. Ha pa welas Enid, e kouezas divuhez diwar e varc'h. Eur c'hri spontus-skiltr, dibaouez-doanius a laoskas Enid, hag e teredas a-us penn Gereint el lec'h m'oa kouezet.

## AR C'HONT LIMOURIS.

Kerkent e teuas etrezek ar garmou ar c'hont Li-mouris hag ar bagad tud oa gantañ o vont dre an hent-se. En abeg d'ar c'hri eo e teujont dreist d'an hent. Hag ar c'hont ha lavarout ouz Enid :

— Itron, emezañ, petra c'hoarvez ganit ?

— Denjentil, emezi, lazet eo an den a garen ar muia biskoaz hag a gari ar muia biken.

— Petra, emezañ ouz eben, a zo c'hoarvezet ganit?

— Lazet eo ivez ar gour muia a garen, emezi.

— Piou o deus o lazet ? emezañ.

— Ramzed, eme eben, a lazas an hini a garen ar muia, hag ar marc'heg all, emezi, a yeas war ø lerc'h hag evel m'hen gwelez eo deut diouto, en eur goll e wad dreist muzul. Kredi 'ra d'in avat, emezi, n'eo ket deut diouto hep laza pe lod pe anezo holl.

Lakaat a eure ar c'hont douara ar marc'heg a oa bet lezet maro. Kredi a rae avat e chome c'hoaz eun tamm buhez e Gereint. Da welout ha beva a rafe, lakaat a reas e zougen e pleg e skoed, en eur c'he-ler. An diou wreg yaouank a zeuas d'al lez.



Eur wech degouezet eno, Gereint, en e c'heler, a voe lakaet war dal eun daol a oa er sal. En em zi-harneza a eure pep unan hag e c'houlennas ar c'hont digant Enid ober kemend-all, ha kemer dilhad all en-dro d'ezi.

— Ne fell ket d'in, drezoun-me ha Doue, emezi.

— A Itron, emezañ, ne deo ket d'it beza ken trist-se.

— Diaes-kenañ eo d'in en em vestronia war ar poent-se.

— Me a raio d'it, emezañ, e doare na vo ket ret d'it beza trist, petra bennak e vezo ar marc'heg-hont, pe beo pe varo. Bez' em eus amañ eur gontelez vat, az pezo ez kerz ha me ganti. Bez laouen, eürus pel-loc'h, emezañ.

— Ne vin ket laouen, Doue 'zo test, emezi, tra ma vin beo diwar vremañ.

— Deus da zebri, emezañ.

— Ne din ket, drezoun-me ha Doue.

— Deui, drezoun-me ha Doue, emezañ.

Hag e kasas Enid ouz taol en desped d'ezi, hag e c'houlennas outi debri, meur a wech.

— Ne zebrin ket, Doue 'zo test, emezi, ken na zebro ar gour a zo en e c'heler ahont.

— N'helli ket seveni ar ger-se, eme ar c'hont : ar gour-hont a zo, koulz lavarout, maro.

— Klask a rin ober koulskoude, emezi.

Sede ma kinnigas ar c'hont d'ezi eun hanafad died :

— Ev, emezañ, an hanafad-mañ a gemmo d'it da spered.

— Mez warnoun, emezi, mar evan eus an died a-barz ma raio e-unan.

— Ma ! eme ar c'hont, n'eo ket gwell d'in beza hegarat outi eget dihegar.

Hag e tistagas ganti neuze eur javedad, ma laoskas-hi eur pez garmadenn skiltr-doanius. Glac'haret oa muioc'h eget biskoaz ha soñjal, mar bije beo Gereint, ne vije ket karvanataet evel-se.

Diouz dasson ar c'hri e tisemplas Gereint. Sevel a reas en e goazez ha kavout e glaze e pleg e skoed. Hag heñ ha dont a-benn d'al lec'h m'edo ar c'hont ha distaga outañ eun taol brouezek-trumm, binimus-start, kadarn-garo e-kreiz e benn, m'hen faoutas ha ma voulc'has an daol. Ha pep unan eno ha sevel diouz taol ha tec'hout kuit. Neket aon rak an den beo oa ar muia warno, kentoc'h diwar welout an den maro o sevel d'o laza. Ha Gereint ha sellout neuze ouz Enid, hag e savas ennañ diou boan, unan diwar welout Enid kollet ganti he liou hag he c'hened, hag an eil diwar anaout ez oa hi direbech-flamm.

— Itron, emezañ, ha gouzout a rez pelec'h eo aet hor mirc'hed ?

— Gouzout a ran, emezi, pelec'h eo aet da varc'h-te, n'ouzon ket avat pelec'h eo aet egile. En ti-hont eo aet da hini.

Ha Gereint ha dont d'an ti ha tenna e varc'h ermaez, sevel warnañ, tapout Enid diwar an douar hag he lakaat etrezañ hag ar groummellenn a-raok, ha mont kuit gant e hent.

## AR BRENIN BIHAN WAR SIKOUR.

Tra m'edont o kerzout en doare-se, evel etre diou c'harz, hag an noz o c'hounit war an deiz, sede ma



weljent war o lerc'h, etrezo hag an oabl, fustou goaf, ha toumpadeg mirc'hed ha tousmac'h eur bagad tud.

— Klevout a ran o tont war hol lerc'h, emezañ. Me 'zo o vont d'az lakaat en tu all d'ar c'harz.

Hag e reas. Ha sede neuze eur marc'heg o tont a-benn-herr d'ezañ en eur vuka e c'hoaf. Pa welas Enid kement-se e lavaras :

— Denjentil, emezi, peseurt brud a gavi-te, piou bennak a vefes, diwar laza eur gour maro ?

— Siouaz Doue ! eme egile, daoust ha Gereint eo heñ ?

— Ya, drezoun-me ha Doue. Ha te piou out ?

— Me eo ar Brenin Bihan, emezañ, o tont war da sikour, pa 'm eus klevet oa bec'h warnout. Graet ez pije diouz va ali, ne vije ket c'hoarvezet a c'hoarvezas a reuz ganit.

— N'heller netra, eme C'hereint, enep a venno Doue. Kalz a vad, koulskoude, emezañ, a c'hell dont eus eun ali.

— Ma ! eme ar Brenin Bihan, eun ali mat a ouzon evidout en eur-mañ : dont a-gevret ganin da lez mabeg eur c'hoar d'in a zo tost ac'halen, da veza louzaouet gant ar re wella a gavor er rouantelez.

— Hag ez in ez laouen, eme C'hereint.

Marc'h unan eus flec'h ar Brenin Bihan a voe roet da Enid, hag e teujont da lez ar baron. Laouen e voed outo eno ha brao-tre e voe graet war o zro. Antronoz ar beure ez ejod da glask mezeged. Kent pell e teuas ar re-mañ, ha louzaouet e voe Gereint, ken na voe yac'h-holl. Tra ma voed ouz e louzaoui, e lakaas ar Brenin Bihan kempenn armou Gereint e doare ma voent kenkoulz ha biskoaz pa voent ar gwella. Pemzektez ha miz e chomas an dud eno.

Hag e lavaras neuze ar Brenin Bihan ouz Gereint :

— Ni 'zo o vont bremañ d'am lez da ziskuiza ha da gemer hon tu.

— Mar befe da ganit, eme C'hereint, mont a rafemp war vale eun devez c'hoaz hag ac'hane e teufemp en-dro.

— Ez laouen, eme ar Brenin Bihan, kae da genta.

## AR C'HAE NIVLENN.

Hag i ha loc'ha e yaouankiz an deiz. Eürusoc'h ha laouenoc'h eget biskoaz e kerzas Enid ganto en deiz-se. Dont a rejont betek an hent bras, hag e weljont hemañ o vranka e daou. War an eil hent e weljont eun troadeg o tont etrezek enno hag e c'houlennas Gwifert outañ a be du e teue.

— Dont a ran diouz ober va c'hefridiou er vro.

— Lavar, eme C'hereint, pe hent eus an daoumañ eo ar gwella d'in da gerzout gantañ.

— Gwell eo d'it mont gant hemañ, emezañ. Mar dez gant an hini all ne zeui en-dro biken. En diaz emañ ar c'hae nivlenn. Ennañ ez eus c'hoariou hud ha kement den a yeas eno n'eo deut morse en-dro. Eno emañ lez ar c'hont Owen, ha ne da nikun da loja e kêr, nemet mont a rafe betek e lez.

— Drezoun-me ha Doue, eme C'hereint, gant an hent d'an diaz ez aimp-ni.

Hag i ha mont gantañ ken na zeujont e kêr. Al lec'h c'houeka ha brava d'o meno a gemerjont da lojeiz e kêr. Evel m'edont eno, sede eur floc'h yaouank o tont daveto hag o saludi anezo.

— Doue a roio mad d'it, emezo.



— A dudjentil, emezañ, pe darbarou eo ho rec'houi amañ ?

— Kemer lojeiz, emezo, ha chom ennañ fenoz.

— Ne deo ket boas gant an hini a biaou kêr lezel nikun da loja enni eus an dudjentil, nemet dont a rafe betek e lez. Deuit-c'houi eta d'al lez.

— Hag ez aimp ez laouen, eme C'hereint.

Hag i ha mont gant ar floc'h, hag e voed laouen outo el lez. Ar c'hont a zeuas d'ar sal en arbenn d'ezo hag a lakaas stalia an taoliou. En em walc'hi a rejont, ha mont da azeza ouz taol. Sede penaos ez oant azezet : Gereint eus an eil tu d'ar c'hont hag Enid en tu all. D'an tosta ouz Enid, ar Brenin Bihan, hag ar gontez an nesa ouz Gereint. Ha pep unan da c'houde evel ma teree ouz e renk. Ha neuze Gereint ha soñjal er c'hoariou ha kredi d'ezañ n'hellfe ket kemer perz enno. Hag en abeg da se e paouezas da zebri. Sede ma sellas ar c'hont outañ, hag e soñjas d'ezañ oa rak aon da vont d'ar c'hoariou e chome hep debri. Droug a voe ennañ endevout graet ar c'hoariou-se morse, ha pa ne ve nemet en aon da goll eun den kenkoulz ha Gereint. Hag e c'houlennfe Gereint outañ paouez gant ar c'hoari-se, ez laouen en defe graet. Hag e lavaras ouz Gereint :

— Pe soñj eo da hini-te, denjentil, pa ne zebrez ket ? Mar deo douja a rez mont d'ar c'hoariou, aotre az pezo da chom hep mont, ha ne daio den hiviziken betek enno en enor d'it.

— Doue d'hen paeo d'it, eme C'hereint. Ne fell d'in nemet mont d'ar c'hoari ha beza bleniet betek ennañ.

— Mar deo gwell ganit, kement-se az pezo ez laouen.

— Gwell eo, ez wir, emezañ.

Hag i ha debri. Servij founnus o devoe gant lies a zonezonou ha puilh a ziedou. Pa voe echu da zebri e savjont diouz taol. Goulenn a reas Gereint e varc'h hag e armou hag en em harneza, heñ hag e jao. Hag e teuas an holl bagadou tud betek harzou ar c'hae.

N'oa ket izeloc'h ar c'hae a welent eget an dremmwel uhela en aer. War gement peul a welent er c'hloz ez oa eur penn gour, nemet war zaou anezo, ha niverus-kenañ oa ar peuliou er c'hloz, a bep tu d'ezañ. Hag ar Brenin Bihan ha lavarout neuze :

— Hag unan bennak a c'hall mont gant ar prins estregetañ e-unan.

— N'hall ket, eme ar c'hont Owen.

— Dre be du, eme C'hereint, ez eer amañ ?

— N'ouzon ket, eme Owen ; kae dre an tu a venni hag a vo an aesa d'it.

Ha, dizaon, hep termal, ez eas Gereint en e raok en nivlenn. Pa zeuas kuit diouti, e teuas en eul liorz veur ; eur frankizenn a welas el liorz hag eun deltenn penn-ruz er frankizenn. Dor an deltenn a wele digor, hag eun avalenn oa e-keñver an nor. Ouz eur skourr d'an avalenn ez oa eur c'horn-boud meur. Ha Gereint ha diskenn neuze ha dont tre en dinell. N'oa enni nemet eur plac'h yaouank en he c'hoazez en eur gador-vrec'h alaouret, hag eur gador-vrec'h all dirazi, goullo. Sede Gereint ha mont d'azeza er gador-vrec'h c'houllo.

— A brins, eme ar plac'h yaouank, n'az alian ket d'azeza er gador-vrec'h-se.

— Perak ? eme C'hereint.

— Ar gour m'eo d'ezañ ar gador-vrec'h-se n'en deus biskoaz gouzañvet eun all d'azeza enni.



— Ne ran forz, eme C'hereint, ha pa ve droug ennañ en abeg d'in d'azeza en e gador.

Kerkent e klevjont eun trouz bras en-dro d'an deltenn, hag e sellas Gereint petra oa an trouz-se. Hag e welas er-maez eur marc'heg war eur jao-emgann, fronellou-lorc'hus ledan, taer-dreist, askournet-kreñv. Eur sae-harnez diougevrennek oa en dro d'ezañ ha d'ar marc'h hag armou founnus dindani.

— Lar d'in, prins, emezañ. Piou en deus da bedet d'azeza amañ ?

— Me va-unan, eme C'hereint.

— Fall ac'h eus graet ober kement-se a zismegañs hag a vez d'in. Sav alese da rei digoll d'in eus da zizevended.

Ha Gereint ha sevel, ha kerkent ez ejont d'en em ganna. Terri a rejont eur re c'hoafiou, hag eun eil, hag eun trede re. Taoliou kalet-c'houero, prim-start a roe pep-unan d'egile. En diwez brouezi a reas Gereint, bounta e varc'h ha sailha war an hini all. Skei a reas e-kreiz e skoed ken na faoutas hemañ ha ma 'z eas beg e c'hoaf en e harnez. An holl senklennou a dorras hag ez eas ar marc'heg dreist talier e varc'h a-hed goaf ha brec'h Gereint war e benn d'an traoñ.

— Siouaz ! Aotrou, emezañ, da druez, hag ez po diganin pez a gari.

— Ne fell d'in, eme C'hereint, nemet na vo amañ mui ar c'hoari-mañ nag ar c'hae nivlenn, nag an hud hag ar strobinellerez a voe.

— Hag ez po kement-se ez laouen, Aotrou. Laka da-unan, emezañ, an nivlenn da vont kuit ac'han. Son gant ar c'horn-hont, emezañ, ha kerkent ha ma soni gantañ ez aio ar goumoulenn kuit. Ken na sono ar

marc'heg ma vefen bet diskaret gantañ ne zle ket an nivlenn mont kuit.

Trist ha chalet edo Enid elec'h ma 'z oa, o soñjal e Gereint. Ha neuze Gereint ha dont ha seni gant ar c'horn. Kerkent ha ma roas eur son gantañ ez eas ar goumoulenn kuit. En em voda a reas ar bagadou hag e reas pep unan ar peoc'h gant egile. An noz-se e pedas ar c'hont Gereint hag ar Brenin Bihan. Antronoz ar beure e tispartijont hag ez eas Gereint d'e zouarou e-unan hag o ren a reas diwar neuze gant berz. E nerz kalon hag e gadarnded o kenderc'hel da c'hounit brud d'ezañ ha da Enid.

DIWEZ

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

**Priz : 4 lur**